# TAOLENN

*Pep gwir miret striz*

# LAZADENN UNVAB AIFE

gant Roparz Hemon

*Perak e lazas Kouc'houlin e unvab ?*

*N'eo ket tenn da lavarout.*

*Aet oa Kouc'houlin yaouank da zeskiñ micher ar brezel en hanternoz, gant merc'hed Ardgeim, kadourezed : Skatac'h an Elevez, Uatac'h ar Spont hag Aife ar Gened.*

*Un noz e teuas Aife d'e gaout. Hag eñ ha kousket ganti, hag engehentañ ur mab, ha reiñ dezi ur walenn :*

*« Va mab a zougo ar walenn-mañ d'e driwec'h vloaz, » emezañ.*

Aife, kadourez yaouank, feuls ha gouez,
Yen 'vel ar c'hreiznoz yen ma vourr da ene,
Ha koun ac'h eus ?
Dre ar pantennoù gleb
E redemp 'hed ar goañv 'vel c'hoar ha breur,
Strivant, o klezeiata, o hemolc'hiñ,
O teskiñ rin ar brezel skoaz-ouz-skoaz.
Ha gwech, da speg a nije dreist d'am hini,
Ha gwech e vezen trec'h.
D'an derou-noz,
E kluchemp 'tal an tantad ken na gloze
Eskell an hun war hor malvennoù skuiz,

Ha gortoz d'hon azbevañ bannoù lent
Ar goulou-heol.
Betek an nevez-hañv.

Un noz m'edo al loar 'n he c'hresk a-dreuz
D'ar bezv o garoù splann el lusenn arc'hant,
Hag ar bed-holl o krenañ war ar vevenn
Etre ar bezañ bet hag ar c'hoant bezañ,
Edomp hon-daou, war-lerc'h un devez kalet,
Astennet war al leton.
Ken na veskas
Va anal gant da anal ; ha va brec'h
A glaskas gwrez da gorf.
Ha trumm e verzis,
A blac'h ! an tan o verañ dre bep neudenn
Ac'hanout, ha'n ur fromañ gant an orged,
Da askre wenn o koeñviñ.
Nozvez verr ;
Nozvez a hud a ra va buhez-holl
Un hiraez don, pa glaskan em nozveziou
Un adskleur gwan anezi ; hag a vano
Ur frond, ur broud em eñvor da virviken.
Rak antronoz 'vel bemdez a dremenas,
Goustadik, te dilavar, me simudet.
Ha biskoaz ken, a vaouez ! ne deurvezis
Aspediñ diganit na trid na sell.

Ha ne voe ger etrezomp ken na loc'his.

Neuze, 'n ur astenn dit ur walenn aour :

« Da reiñ, » emeve, « mar deo youl ar Bed,
D'hor mab pa vezo deut d'e driwec'h vloaz. »



*Goude triwec'h vloaz, edo bodet Uladiz e-tal an aod, pa weljont un den yaouank o tont daveto en ur vag.*

*Kondere mab Ec'hu a yeas en arbenn dezañ. Raktal e voe trec'het ha liammet gant an estren.*

*Konall a yeas d'e dro d'en em gannañ. Trec'het ha liammet e voe ivez.*

*War se e teuas Konôr ar roue davet Kouc'houlin, ha dre al le en doa touet gwechall, gourc'hemenn dezañ lazañ an divroad.*

Triwec'h vloaz a dremenas.
'Tal an aod
E oa gouel bras Uladiz.
Bodet oamp
Da darz an deiz, pa weljomp war ar mor
Ur vag o tont a-bell.
E-kreiz ar vag,
Ur paotr e-unan-penn.
Hag i da sevel,
Da sourral ha da voudal 'vel an deil
Pa groz en oabl an arnev :
« Un enebour !
Un estren deut da saotrañ ribl Iwerzon !
Ra vezo lazet ! »
Sevel 'ris d'am zro :

« A dud, » emezon, « klevet ne deo bet
Biskoaz hor bije nac'het bod nag herberc'h
Ouz neb 'zo bet forbannet eus e vro.
Lezit ar paotr da zont, ma konto deomp
Abeg e zonedigez. »
— « Dall ez out,

Kouc'houlin ? Peur e weljout un harluad
Ken sart e neuz, en ur vag arem-holl,
Skedus, he gouelioù seiz, he roeñvoù aour,
O fregañ sioul an tonnoù, her ha lenkr ?
Sell, aze 'mañ e gleze hag e skoed ;
Ur vatalm en e zorn, ha mein e-leiz ;
Evned a bak 'n ur c'hoari, ouz o lezel
Da nijal kuit, evel oc'h ober goap.
Hon daeañ 'ra ! »

Ha gwir, ar c'hrennard bagol,
A-vec'h m'oa sell an den 'vit heuliañ fiñv
E ziskoaz hag e zivrec'h.
Dont a reas,
Ur mousc'hoarz war e vuzell, tre betek
An traez ; ma leñvas strad ar vag 'n ur skrabañ
Ar bili gwenn.
O lammat mibin oa,
Pa huchas dezañ trumm Kondere yaouank :
« Da vro, da ouenn, da ano ! pe anez
E ranki stourm ha mervel ! »
Gant dismegañs,
E vatalm o troiellañ, 'me ar paotr :
« Va bro, va gouenn, va ano, n'eus nikun
O c'hlevas diganin. »
A-vec'h e-oant
A-gevret 'mesk ar c'hoummoù ma'z echue
An emgann, mar deo emgann gwelout pakañ
Ur yarig 'kreiz ar porz gant ar c'heginer !
Rak paket oa Kondere, liammet-brav
Gant fun ar vag, ha stlapet war an traez !

Konall, avat, an Trec'hour, en doa sailhet,
Kroget e penn ar staon, en ur lavarout :



« Kaer eo da c'hoari, paotrig ! Din-me bremañ ! »

— « Dit-te mar kerez ! »
Hag en ur serr-lagad,
'Torc'hwenie Konall Drec'het 'kreiz an hili.

Tavet ar bobl.
Konôr, ar roue bras,
'Welis o tonet, e izili koz
O krenañ gant ar gounnar :
« A Gouc'houlin !
Trubard ! goapaet e vezimp gant ur bugel,
Ha te lezirek, vak ? Ankounac'haet
O deus da gleze ha da skoed al le
Touet ganit gwechall da skarzañ kuit
Diouz aod Iwerzon kailhenn hag amprevan ?
Bremañ kae : stourm gant henhont hag e lazañ ! »

*Emer, gwreg Kouc'houlin, a lakaas he brec'h en e gerc'henn, o lavarout :*
*« Arabat dit diskenn. Aze emañ da unvab ! »*

Va gwreg, — ur vaouez fur ha leal, — a lakas
He brec'h tro-dro d'am gouzoug, 'n ur hiboudiñ :

« Kouc'houlin, paouez ! ha ne welez ket
Ez eo da vab a lazez, ozac'h kaez ?
Mab an estrenez espar ac'h eus karet
Du-hont, e latar blot an hanternoz ?
Kouc'houlin, kammed ne damallis dit
Un tañva berr pe hir a bep oriadez,
Ha me, en ti, a-hed an nozvez pounner,
Va-un, intañvezheñvel, gant ar gwent.

Muioc'h a rin : digeriñ frank va divrec'h
Da vab eben, ha pokat sioul d'e dal.
O, lez ar vuhez gant ar c'hrennard flour ! »

*Kouc'houlin, avat, a yeas d'en em gannañ gant e vab hag e lazas.*

A verc'hed ! gant ho komzoù madelezus,
Na rannañ 'rit kalonoù gwazed paour ! 

Pe ezomm, Emer, az poa da hekleviñ
Pez a lavare din va c'halon 'dal
Ma verzis bag ar bugel war ar gwag ?

Gouzout a raen ervat, kent din da welout
Ar walenn aour o lintrañ war e viz !

Gouzout a raen, rak diouz ar primañ sell,
Aife, va c'hentañ karet, oa dirazon :
Lun glan he dremm, hag he daoulagad bras,
Karget a vam.
War jod ar paotr, avat,
O parañ drant, ur flammder hep e bar
Nemet ar sked dameuc'het din en hañv
E loc'hioù boull an erin.
Sellout c'hoaz,
Ha sellout c'hoaz am bije.
Met ar bugel,
Pintet evel ur c'hogig war e elloù,
E speg er vann, a venne tagañ.
Trumm
E fraoñvas strink ar benveg dreist va skoaz,
Soublet a-vec'h.



Ma kerzis war-du ennañ,
Ha terriñ krenn e gleze en ur c'hoarzin,
Ha kregiñ en e c'houriz.
Dizouj-kaer,
E harpas war va brusk e zaouarn noaz,
E silas 'tre va divhar hag e splujas,
Oc'h ober din bransellat ha bransellat,
Ha sankañ meur a wech dindan ar fru.

(Ha me, diboell ma oan, oa fouge ennon
Gant gor e vrouez ha fervder e daerijenn.
E lezel 'raen da strivañ ha da skuizañ,
Da boaniañ ha da zielc'hat.
'Vel ar c'hi
O c'hoari gant e golen)
Hir e padas
An emgann.
Hag eñ faez, hen savis goustad,
Keuz din da vezañ trec'h, damantus, tener.

Ur sell a daolas ouzin, ha raktal,
E zremm morlivet, glas, e kouezas 'vel
An dramm dirak ar falc'her.
Marv e oa.

*Ha ne voe tra par da c'hlac'har Kouc'houlin.*

A, paour kaez tad divabet, dre an houl
E tougis kig va c'hig betek an aod,
Izil ha blin va divhar en un taol,
'Vel un den koz ha kabac'h.
Tro-war-dro,
An oabl, ar mor un duder.

Ha 'va c'heuz
O sevel hag o sevel 'giz ul lanv ;
Ar Bed e-kreiz diruilhet 'vel ur blouzenn ;
Me ha va c'heuz ha netra ken.
Va mab,
Te ha na glevi ket ar gomz wenvidik :
« Va mab », a darze kent eus don va askre,
(Ha me, e barr al lorc'h pe al levenez,
O kounañ trumm ac'hanout, du-hont, pell,
E-tal da vamm o kreskiñ, yac'h ha glan).
Ha gwir ez eo ? Ne deus ac'hanout ken ?

A, glac'har lemmoc'h eget kement skalf
Digoret gant klezeier mil enebour
A-hed ur vuhez hir !
Va mab, perak
E choman bev ez koude, pa oa dit
Va c'halon-holl ?
Perak ne don ket drailhet,
Muturniet ha mac'hagnet ?
C'hwek d'am c'horf
E vefe gouzañv poanioù, dougen merk
Da valc'hder yaouank.
C'hwek 've din kosaal,
Dilezet, en ul lochenn war ar menez,
Un denig paour ha gwan, o kerc'hat dour,
O faoutañ keuneud, sioulik, d'abardaez ;
Digousk, o soñjal ennout 'hed an noz.

A vab kenedus, karet 'vel an deiz,
Da gorf astennet mik etre va divrec'h,
Ha tomm ar gwad 'hed da izili gwevn,
Damskedus, digor da zaoulagad glas,



Da vlev melegan hir a-vesk o bleñchoù
Gant bleuñv an donn.
A-dreuz d'an eon ez tougis,
Ha menel war an traez, e-giz ur roc'h,
Ur bern a reuz, ouz da vriata gouez,
D'am bevder d'az tasorc'hiñ, pe d'az marvder
Da sonnañ krenn pep elfenn eus va gwrez.

*Ur youc'hadeg kreñv a savas en enor da Gouc'houlin.*

Ur safar boud o trec'hiñ trouz ar mor
A zasson eus an tevenn.
Aze holl
Emaint o youc'hal hag o hejañ drant
O brec'h davet an haroz bras, diwallour
O chatal hag o ed.
Va fobl.
Va zud.

Padal o c'haran.
Bemdez 'm eus evito
Labouret start hep damant ouz va foan.
Faezet em eus er gwalarn hag er biz,
Er gevred hag er mervent tro-ha-tro
Brini ar c'hoabr ha naered ar wall-amzer,
Ramzed ar c'hazarc'h war o mirc'hed du,
Ha sorserezed hakr e pleg ar gwent ;
Euzviled am eus breset gant va zroad,
Ha teuzet spesoù tanav gant va sell ;
Ha graet e meur a vrezel kurioù marz.
Fiziañs o devez ennon, ha bepred
Galvet e vin d'o difenn ken na gouezin.

Rak me a zo Kouc'houlin, kadour meur
Uladiz.
Me a zo Kouc'houlin !
Mab,
Pa savfes laouen-lintrus eus an donn,
Da lazañ 'rafen c'hoaz, divroad taer,
Enebour hon enezenn !
Ret din klozañ
Bremañ va glac'har-den e skrin va c'haouded.
Leñvañ 'zo gwan, ha tevel a zo gwell.

Ahont e krimp an heol gant bri an oabl ;
Ar beure yaouank 'vel va mab 'zo marv,
Ha marv e goskor skañv ; an devez krin
A ziroll bec'h e drevell hag e breder.
Heol, desk din derc'hel striz da hent ar ret :

Bevañ, ha daoust d'an amzer bevañ c'hoaz,
Strivañ, strebotiñ, bezañ trec'h !
Fenoz
Festal ha mezviñ 'rin e saliou Emain.

O c'hoarz, donezon an erevent glas
A builh e don an dourioù hag ar reier,
Liammet o spered ouz ar glen, bugale
Dana ar vamm diheskus, — deus da vougañ
Ar vouezig sempl a hiboud kañv ar Bed.

C'hoarz, tarz e kev va bruched ! gwe
Pep kigenn war va fenn ha war va skoaz,
Ha gra d'am lagad sailhañ ha d'egile
Sankañ, ha gra d'am c'horf hiraat ez divent,
Dezo da venel bamet ha da skrijañ,



Ha da lavarout : n'en deus ket e bar,
Hon aergi, hor C'houc'houlin taer, da farsal !

Gwazed a stou dirazon hag a venn
Daskoriñ din o frankiz hag o youl.
Paotred a dro davedon dremmoù sklaer ;
Diganin broud hag atiz a c'houlennont.
Merc'hed a ziskouez din o askre noaz,
Damzallet gant va splannder.
Te, Kouc'houlin,
Ur bobl a-bez az ambroug hag az heuilh.

Ha me, va-un emaon em peurbadelez.

*21 Mezeven 1942 — 2 Eost 1942*

## MEZEVEN

Skuiz on gant an deiz na venn ket echuiñ.

Gant ar sklaerder bras er c'hornog o terc'hel an oabl en e ser, hag ar mor, hag an inizi.

Poan a ra din klevout garm skiltrus ar gwennilied.

Ne vourran ket en anal c'houyen an afrenn.

.. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. ..

Serriñ a rin ar stalafioù, hag ar prenestr ; klozañ a rin ar goueliou voulouz pounner.

Din-me an noz, an didrouz, ha lagad kuñv ar gleuzeur e-tal ar bank.

Te a vo er gambr ganin ; dalc'het hon daou gorf e-barz ar gambr, sparlet, prennet, alc'houeziet evel en un arched.

Ma vezo diac'hub hon huñvre,

Ac'hano e tizimp planedennoù diniver.

Sterédennoù en hor blev, steredennoù ouz hon treid ; hent sant jalm en-dro d'hon div lez da c'houriz.

Diganin e c'houlennes : ha tec'hout a c'hellimp biken diouz an douar ?

Diganin e c'houlennes : ha tec'hout a c'hellimp biken diouz an amzer ?

Serr da zaoulagad, ha gortoz. An douar a ruilho goustad a-zindanout. An amzer a nijo goustad a-ziwar da dro.



Gortoz.

Hogen, ha dizoleiñ a ray an neñv ?

A-walc'h a aters. Na glaskomp netra. Na glaskomp ket bout eürus, va muiañ-karet. Harluomp ar fiñv, ar gomz. Harluomp ar soñj zoken.

.. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. ..

Regiñ a rez ar ouel voulouz. Digeriñ a rez ar prenestr. Bountañ a rez ar stalafioù.

Ha setu ar mor gwelevus o tont davedomp, an oabl flamm, hag ar sklaerder-hont na echuo ket.

Ha bez' ez eo ar pardaez, pe ar mintin ?

Klev ar gwennilied, klev ar pesketaer o kanañ, klev ar vugale o c'hoari war an traez.



2

## BEUREOU

Beureoù, beureoù leun a gleier, beureoù sklintin.

Leun an draonienn a safar ; leun an oabl a sklerijenn.

Galv ar c'hilhog, fraoñv ar c'harr ha tourni rod ar vilin.

Hag ar c'hoad bras karget a c'hliz o vouskanañ goude hirvoud an hanternoz.

Ahont e tihun ar mor en e yaouankiz.

Hag e tarz an nevez-hañv dre va frenestr digor.

Levenez divent ar bed o tont davedon, o lammat davedon, oc'h aloubiñ va daoulagad.

Seizet emañ va c'halon betek ankounac'haat n'edos ket aze, em c'hichen, va muiañ-karet.



## GLAV

Glav a ra, va muiañ-karet, hag e sellan ouz an hent.

Ouz ar bodoù hag ar skourroù hejet gant an avel, takennoù lintrus o fiñval e beg o delioù lenkr.

Ouz an douar gleb e sellan, strewet a vleunioù lireu, oc'h evañ an dour, habask.

Habask eo ar bed-holl dindan ar glav.

Habask eo an oabl louet.

Habask eo ar glav.

Dihabask eo va c'halon. Da c'hortoz a ran.

Ahont, a-drek an aridennad kelenn, e spurmantan da vantell. Hag ez anavezan da gerz, ha da emzalc'h, kent da anaout da-unan.

Bez' e lamm va c'halon. Diskenn a ran. Digoret em eus an nor dit. Hag e veizan en un taol perak oa ken habask an oabl, ar glav hag ar bed. Gouzout a reont e vo dic'hoantet pep c'hoant ha darevet pep azvder.

Peur e ouezin-me gortoz evelto ?

## HUN

Pez a glaskan c'hoaz en deñvalijenn eo splannder da gorf noaz.

Da gorf nerzus ha yaouank, tener ha frondus evel ar bleuñv.

Da gorf a vag va huñvre.

Da zivronn c'hwek, da izili gwevn.

Pellaat a ran diouzit. Ha da biaouañ a ran c'hoaz.

Aze emañ da c'henou, damzigor evel ur frouezenn skuiz gant hec'h azvder.

Aze, evidon, e lugern c'hoaz da zaoulagad.

Ne gredan mui strafuilhañ peoc'h da zivesker.

Hogen pouez da gorf war va c'horf a zo skañv ha kizidik. E zougen a ran, lorc'hus, dre islonkoù an noz.

Da zougen a ran ha da c'hronnañ e-giz un askell-groc'hen.

E-giz un aerouant, un euzvil, ur suner-gwad marlonk.

Ennon e red evel ur froud galloud hud da yaouankiz. Beuziñ a ran er stêr wrezus o stivellañ diouz da stumm astennet, mik, og, divi.

Pokoù a sav hag a sav c'hoaz d'am diweuz.

Hag e sankan e-kreiz va hun davet ar mintin yen.



## DOUAR

M'he dije va c'halon ezomm eus un doue, e ouzon ervat pelec'h hen kavfen.

Nann en tu-hont d'ar gwel, nann en tu-hont d'ar poell, nann en tu-hont d'ar meiz.

Stag-mat e vefe ouz an douar.

Er vein e vefe e arouez ;

En derv hag en ivin ;

En armoù glan.

Hag e vefe e zremm war mor an hañv o lameuc'hiñ an heol, war mor ar goañv meret gant ar gwent.

Er poulloù-dour a-hed an hentoù, en andonioù ar c'hoadeier, el loc'hiou elestrok dizolo e vefe e zaoulagad.

An heol war ar run a vefe mousc'hoarz e jod hag ar glav war ar waremm krizoù e dal.

Ar menezioù hir ledet e ribl ar pellwel a vefe e izili.

Red an avonioù hag ar stêriou, ar froudoù hag al lammoù-dour, ruz ha gwer, kas ar gwad en e wazied.

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

Hogen aze emaout, va muiañ-karet.

Keit ha ma vezi ganin, ne din ket da glask va doue.

## TREC'H

Sevenet eo bet va c'hoant.

Ha neoaz, ne gredan ket kregiñ em eürusted.

E-giz ur bugel o sellout ouz listri meur o tremen war ar mor bras ; hag ar mor bras o koazañ da vent un oglenn, hag al listri meur o vont da c'hoarjelloù. Ne gred ket astenn e vrec'h.

Evel-se emaon.

Ha trumm, e ouzon on bet trec'h. Hag e strink an eurvad ennon evel ur froud, ha ne fiñvan ket koulskoude, ha ne dridan ket, ha ne skrijan ket. Sioul eo va c'halon. Mousc'hoarzin a ran ouz al levenez.



## EURUSTED

Ha pa'm dilezfes un deiz, un dra a chomo ganin :

Va eürusted.

Te eo ac'h eus pourchaset din va eürusted. He foranet n'em eus ket.

He miret em eus piz ha krin. He miret em eus e plegoù hag e kornioù-tro va ene. Pez ac'h eus gwelet o skediñ war va dremm, a ! gwanat skleur eus an heol em c'halon !

Deuet an deizioù teñval. O gedal a ran, diseblant. Rak biken ne day da hesk teñzor va eürusted. Dalc'hmat e tarzo em c'hreiz feunteun va eürusted.

LEVENEZ

Da levenez a zo dit, a zo dit da virviken.

Dalc'h atav da levenez.

Rak kaer o devo ober, ne 'c'hellint ket he diskar.

Diskar ar predoùigoù berr ma'z out bet gwenvidik, se 'zo dreist da c'halloud ar bed.

Pep glizenn, pep takennig skañv a lufras en heol, mar dalc'hez mat hec'h eñvor, a zo kaletoc'h eget diamant.

Da holl boanioù, mar kerez, a steuz dirak ul levenez.

Ul levenez koz ?

Ha kozañ a ra ar stivell ? Ha kozañ a ra ar stêr ? Ha kozañ a ra ar mor ?

Ha kozañ a ra al levenez ?

GAWAIN,
*Nevez-Amzer 1942.*



# BARZONEG

gant Yan Eozén Jarl

En noz gwall
Gourvezet va douar
Ha beuzet va zal
Er c'hlac'har.

Perak eta e tarlamm va c'halon
Mui-mui bemdez ?
Kel lies,
Ez-wir,
Tonn wenn va gweñvdir
na drid.
Va c'haez brennid,
en eur c'hedal
Ma lugerno war hor pal
trec'h diarvar
hor c'hounnar,
a gren 'vel dour an avon.

Perak eta e yud em c'hreiz
youl digabestr hor frankiz
pa 'z eo ken dous an noz
war benn ar roz ?

Gant skin gwenn al loar-gann a red en avel flour

Davet ar bleuñ a dav, bannou ruz ar sterennou
A lid sart, en aer c'hlas, eured-noz o skleur aour.

Gousklerder puilh a weñv en neñvou,
endra ma strilh em c'halon baour
teñvalder suilh ha goañv ar c'hañvou.

Ar meneziou glas-koar ha blevek, lann ha brugou,
eus ar pellder gant gred a selaou lanv ar mor
o pleza hir ha kreñv heson-meur e wagennou.

Kanennou a eñvor
war delenn ar maeziou...
Glas ennoun a endorr.

Padal eun doan a sav he c'hroz a zor da zor,
Ha gwent hep nerz an noz a chom berr da ziarbenn
Al latarenn a rec'h a vrev o hun d'ar goskor.

Perak eta va c'houn
prim 'vel eur bann stèr a dreuz an oabl doun,
davedout, va bro-me, a zired,
a-hed
an noziou hir
am broud gant melkoni o hir ?

Perak eta e-doug an noz steredennet
gant oged ar gwalleur roget
e hirvoud va spered ?

War da zremm ken kaer ha gliz ar glen
Pa zigor
Ar beure gwenn



E red an daerou kriz
A va Breiz !

Hep harz, ra skiltro pell mouez teñval du da anken
Ha garm da gañv, a voug dourn yud an estren !
A ! soñj, en amzer gent, pa 'save frank da benn ;

Pa gane kant eurvad ez tier drant, hep kemm,
'vel dour sklaer ar stêr fresk o tiskenn gae d'al lenn,
'vel tonnou sklent ar mor o taskiria o c'hlemm ;

Pa gelenne ar vamm, hep nec'h, e peoc'h an noz,
Bugale greñv ha taer mezevennet o dremm
E tan meur an Heol splann ha c'houek ha leun e
[vennoz ;

Pa venne kalon domm da vibien galet mervel
Kent plega dindan weskenn aour ar brevour koz,
Dre garout-tre da yez, da hanez ha da vanniel ;

Pa oa da youl hep nask, pa oa da vrec'h hep mac'h,
Pa gerzes kaer ha gwerc'h, hep dalc'h evel ar winel
O strinkal trid ha c'houez da nerz ez kan a dreac'h ;

Pa ne sune ket c'hoaz ar c'haz-mor hor gwad ruz,
Na kened hor merc'hed, na kreñvder koun hon ac'h
Na glander hon ene, na brud hor gouenn c'hallantus ;

Pa ne blege hon tud o sell dirak nep gour,
Pa zalc'he start hon eor war roc'h doun hor yez varzus
Tre ma koueze re all o vont gant froud an dour ;

A-liou ar gliz, da c'houlou deiz, e kalir pur

Ha greunek mel, ar bleuniou mae, oa da zremm flour
O lintra meur, gant dudi kaer, da galon illur.

Perak e floura va bruched
Plañsonou karet an amzer
tec'het
er pellder ?

Perak e fell d'am c'hoantou gell
sevel
D'ar stourm meur
Gant va breudeur ?

Perak, e-pad ma wask an noz enkrezus
An neñv dudius,
E welan heol ar Gwenved kollet
O lugerni e bez hon estlammou tremenet ?

A ! teuzit en islonk du
Menoziou taer, va huñvre guñv !
Netra ne darzo mui eus kemend-all a vleuniou,
Rak sec'h eo bremañ sev an dervennou
Ha trouc'het andon bev an douriou sklaer.
Pep tra, mousc'hoarz ha poultrenn, a zo beziet er
[c'heler

Netra ne dalv : na spoum, na gwad an emgann,
Na youc'h, na garm, na striv, na brouez, nag estren-
Netra ne dalv [van.
Nemet galv
Doue
E digenvez an ene.



E nerz 'zo d'ar vrec'h
A donkas d'an trec'h
Adal ar c'hantvediou
Leun a reuziou.

A ! Krist,
A-hed an euriou trist
E-harz da dreid e pedan
Hep ehan.

Heol dispar,
Selaou ar bedenn vliu
A ran war va zaoulin,
E dounder noz, va ene klouar :

Ra lintro splann war hon tal
Laouen,
Goude mac'h an noz dall,
An Deiz,
Ma c'hello er Gwenved all
Tridal
Hor c'hreiz
E tan da sklerijenn,

Ha ma kerzo d'an daoulamm gouez,
A-gevret,
War hentiou glan ar vuhez
da zont,
Mac'hou direiz hon dispi garo,
a houarno
Karantez dispont
War douar hor Bro adkadarnaet.

*5 a vae 1942.*

# JANEDIG AR ROUZ

## PEZ-C'HOARI GANT ABEOZEN

*Hervez ar pez a oa bet divizet etre Herri IV hag Elesbed, Rouanez Bro-Saoz, d'ar pevar a viz Ebrel 1591, e teuas 2.400 soudard saoz, dindan urz ar jeneral Norris, da zouarañ e Pempoull. Ur respont oa kement-se d'an 3.000 Spagnol a oa deut e miz Here 1590 da harpañ ar Re Unanet, dindan urz Don Juan del Aguila.*

*Pempoull a oa neuze e kerz ar baron Renan Avaugour a Vertus, unan eus letenanted Priñs Dombes, a gomande e Breiz a-berz ar roue. Difennet oa kêr gant Ronan de Grezilles, Aotrou Tremblai. Un denjentil a Vro Boatou oa hemañ, koronal ar varc'hegiez, unan eus gwellañ kadourien tud ar roue, preizataer dispar evel kalz re all, hogen hardiz dreist ar re hardisañ.*

*N'oa ket bras a-walc'h kêr Bempoull da reiñ bod da gement a soudarded saoz. Setu ma voe soñjet reiñ dezo Enez Vriad. Merdeidi Enez Vriad a oa a-du gant an dug Mercœur, ma veze distaget e ann « Mercure », er c'hwezekvet kantved. Argadiñ ha preizata a rae dibaouez Briadiz war an aodoù. N'oa avat en enezenn nemet tregont soudard en ur c'hreñvlec'h.*

*An Tremblai ha Kergomar, gant ar Saozon diskennet e Pempoull, a zirollas war an enezenn. Briatiz a gemeras an tec'h war o bigi. Ar soudarded n'helljont ket herzel pell er c'hreñvlec'h hag an Tremblai a lakaas krougañ pemzek anezo ouz bannoù ar milinoù avel.*



*En un notenn e* Gwerzioù Breiz-Izel *p. 325, An Uhel a lavar ez eo eus an Tremblai-se a reer meneg en daou zoare dastumet gantañ eus gwerz* Janedig Ar Rouz.

*Setu a belec'h em eus tennet danvez ar pez-c'hoarimañ.*

ABEOZEN.

### TUD AR C'HOARI

AN TREMBLAI, kabiten Pempoull.
KERGOMAR, e letanant.
NORRIS, jeneral saoz.
WILFRID, ofiser saoz.
JAFREZ, HERVE } soudarded d'an Tremblai.
JAKEZ AR ROUZ, LIL VRAS } kouerien.
PAOL AL LUCH, PER WEGAN, YANN BABOR } pesketaerien.
YANN GERGOAD, danvez pried *Janed Ar Rouz.*
AR PERSON.
JANED AR ROUZ.
MARI WEGAN, he mamm.
NAIG, KATELL } plac'hed ostaleri.
SOUDARDED GALL HA SAOZ. GWAZED HA MERC'HED.

## ARVEST KENTAÑ

*E Pempoull war ar porz, Peskelaerien war ar c'hal, merc'hed war dreuz o dorioù a sell ouz ar strollad listri a c'hortoz al lanv da dostaat ouz an aod.*

PAOL AL LUCH

Sed amañ c'hoaz brini all
O tont d'ar vro da glask o freiz.
N'hor boa ket a-walc'h gant ar Gall
A-du pe a-enep ar roue,
Ret eo ez afed da vro estren
Da c'houlenn harp ar Spagnol kriz,
Pe sikour ker ar Saozon fall.
An daou hon touzo memes tra.

PER WEGAN

Holl rendaeloù an dud uhel
Ne dalvont mann d'ar bobl izel.
Na petra soñjal, a gav dit,
Diwar ar pez a gouez warnomp ?
Heskinet gant paotred ar roue,
Kignet gant tud an dug Merkur,
A be du treiñ evit kaout peoc'h ?
Katoliked pe hugunoded
D'ar paour zo ken ha ken didruez.

PAOL AL LUCH

Ar beleg, en e gador-brezeg,
A gomz bepred eus mad ar feiz,
Met ar forban e servij Doue
'Zo ken kriz ha lakez ar roue.



YANN BABOR

Taolit evez ! Reun Gergomar
Hag an Tremblai a zo erru.
Mar deo hemañ treut e vrezoneg,
Egile a zo eus ar vro,
Ha, pa vez re hir teod un den,
E c'hell talvezout ur c'hrouglas.

*Tevel a reont holl e keit ha ma teu Renan Gergomar hag an Tremblai war du ar c'hal, un nebeud soudarded d'o heul.*

AN TREMBLAI

Kergomar, peur e vo gourlen ?

KERGOMAR

A-benn un eur e c'hello Norris
Degas e strolladoù en douar.

AN TREMBLAI

Daou vil pevar c'hant Saoz da lojañ !
Nag ur blijadur 'vit Pempoulliz !
Ganto n'omp ket karet iskis,
Met ar Saozon a zesko dezo.

KERGOMAR

Gwellañ tra d'ober, marteze
'Ve reiñ da Norris Enez Vriad.
Da Vriadiz, gwizien Verkur,
Un tamm gwaskañ ne vo ket fall.
Poent eo e chomfent hep hegal
Na preizata war an aodoù.

Ur westenn saoz a-dreuz d'o genou
A viro outo krenn da fringal.

An Tremblai

Aes faezañ tud kasteil Vriad,
Re nebeut int da c'hallout herzel,
Hag e-giz-se diwar hon tro,
E kasimp an dud arall-vro.
Harp en emgann 'zo mat da gaoui
'Vit ma chomo ganimp ar maout.
Da vevañ diwar goust ar vro,
E vimp, avat, a-walc'h atav.

Kergomar

Ne fell ket dit rannañ da brofit
Gant neb az sikour da c'hounit !

An Tremblai

Hag a zo gwir. Ken sellus on
Hag ur c'hrokant war-benn e wreg.
Ne blij ket tamm din bezañ dogan
Daoust ma kavan d'am giz merc'heta.

*Gwelout a ra* Janedig Ar Rouz *o tremen.*

Sell 'ta, Ronan. Nag ur goantenn,
Gant he fodad laez war he fenn !
Plac'hig, da belec'h ez it-hu ?

Janedig

Da gas al laez da di'r Paotr Du.

An Tremblai

Livirit din ano ho tad ?



Janedig

Jakez Ar Rouz eus Runegad.

Kergomar

« Bravañ merc'hed dindan an heol
Eo merc'hed Ar Rouz eus Pempoull.
Janedig 'zo kaer 'vel ur rozenn
An div all 'zo div rouzardenn. »

An Tremblai

Ar rozenn eo a blij din-me !

Kergomar

Mab ar Gergoad he c'hutuilho ;
A-benn eistez 'mañ o friko.

An Tremblai

M'hen tou va le, an treid plat
N'en do ket ar c'hentañ tañva.
Ho pezet soñj, koantik Janed,
Ganin e kouskot noz hoc'h eured.

Janedig

Noz va eured, — Ra viro Doue !
'Vin gant va gwaz en e wele !

An Tremblai

Dre heg mar ne deo a c'hrad vat
E teuin a-benn d'ho toñvaat.
Riskl ar brezel hag amzer c'hren
A zo lod ar vrezelourien.

JANEDIG

Ne gomzit ket 'vel ur c'hristen !

AN TREMBLAI

C'hwi 'roio din an absolvenn.

*Janedig, gant mall, a ya tre e stal ar Paotr Du.*

KERGOMAR

Feuket ganit ar plac'hig koant.
Re zichek e larez da c'hoant.

AN TREMBLAI

Amzer da goll me n'em eus ket
Na gant menec'h na gant merc'hed,
Koulz hag an emgann ar c'hoari
'Rank bezañ renet dichali.

KERGOMAR

Ret kaout truez ouz an dud keiz
A dalvez d'an daou du da breiz !

AN TREMBLAI

Amzer gollet magañ truez !
Pa vezan stag gant ur banvez,
Ne soñjan mui en deizioù naon.
Ha n'on ket prest da vagañ kañv
Evit ur plac'h am bo c'hoariet.
Pa'z in da vreinañ 'barz ar vered,
Evel ar sent, ar gwrac'hed fur,
Hepken va ano war ur maen
A roio meneg ac'hanon.
Bemdez o c'hoari gant an Ankoù



E tapan un tamm joa a-wechoù.
Mar tro da c'hlac'har unan all
Evidon-me ne deo ket fall.
Pep hini e lod war an douar :
Da lod gouzañv, sentiñ, krenañ,
Ha da lod all lorc'hentez bevañ.
Setu hepken 'zo tra an holl :
Mont da vreinañ war-lerc'h an taol !

KERGOMAR

Setu bigi erru d'an aod.

AN TREMBLAI, *d'ur soudard.*

Kae 'ta, Jafrez, d'an ostaleri
Ma vo degaset sistr diouztu,
Hini divadez ! ha gwin ruz
D'ar soudarded 'zo 'tont en douar,
Ha merc'hed laouen d'o servijañ.

*Ur vag a zo deut stok er c'hal. Tud a vrezel, armet kran, dezo doare estren, a zeu er-maez.*

AN TREMBLAI

Bezit deut mat a-berz ar roue !

NORRIS

Salud deoc'h a-berz va rouanez !

*Komz a ra ouz un denjentil a zo d'e heul.*

Wilfrid, dre ma touaro 'n dud
Lakait o renkañ diouztu
Ma'z ay pep strollad d'e lojeiz
Da ziskuizañ bet' fin an deiz.

WILFRID

Hag e vo graet, Aotrou Norris.
Piv 'vo da vleniañ ar strolladoù ?

KERGOMAR

Ar soudarded-mañ 'zo d'hon heul.

AN TREMBLAI, KERGOMAR *ha* NORRIS *a ya kuit dre an tu kleiz. Merc'hed yaouank brokou pri melen pe staen, a-bouez o daouarn, a dosta ouz ar c'hal.*

JAFREZ

En dro-mañ, merc'hed, 'kavot fret,
Paotred, blev ruz, dezo dent hir
Hag en o c'hreiz ur galon dir.
Ha mar deo striz genou o yalc'h,
Da skeiñ ez int brokus a-walc'h.
Gant ar re-mañ c'hwi 'zesko dañsal.

NAIG

Peseurt kemm 'vo gant ar re all ?
Leuniañ ur c'hob, tommañ ar gwele,
Dic'hoantañ froudenn an targizier,
War an douar setu va micher.
Pe gant Jafrez pe gant William
Eo din hen ober, ne ran forz,
Nemet em bo lod eus an dorz
Hag eus an hanaf d'am dic'hoantañ
Keit ha ma vin lezet da vevañ.

HERVE

C'hwero da furnez, Naig vrav !



NAIG

Daoust ha c'hwi 'zo laouen atav ?
Pa vez keloù da vont d'ar gad
Ne vezit ket war ho tu mat,
Bep gwech. Ha pa vez trist ho kwin,
Pa vreugeudit diwar re gofad,
Ez eus en ho kreiz kalonad.
Bara ar roue, gwin an dug
A samm ho kalon a-wechoù.
Mar deo plijus distagañ taolioù,
N'eo ket laouen bezañ gwall aozet,
Hag e kalon ar startañ paotred
E sav, deizioù 'zo, keuz d'ar gêr.

JAFREZ

Ro peoc'h deomp gant da gaozioù !
Te 'zo gwasoc'h eget ur person.
Avañseloc'h, avat, da sarmon
Pa n'hellomp kemmañ doare bevañ.

HERVE

Ret eo peuriñ e lec'h m'eur stag.
Ha pa c'heller tapout ebat,
Ez eo diot chom da sellet.
Abred a-walc'h pa vimp lazet
'Vo genaouegiñ ouz ar stered.
Diskarg bremañ keit ha ma'z eus
Ha deomp plijadur ken na freuz.
Me n'on ket chalet gant warc'hoaz.

KATELL

Na me kennebeut, Herve vras.

Debriñ ar bara pa vez poaz.
Mont d'ar gwele pa vez c'hoant kousket
Ha d'ar c'hoari pa vezer pedet,
Setu ar furnez am eus desket,
Koulz gant ar Gall hag ar Breton.
Heñvel e vo gant ar Saozon.

*Janedig a ya e-biou gant he fod-laez goullo, moll warni pellaat.*

NAIG

Janed Ar Rouz, ha da friko ?
A-benn eiztez emañ atav ?

JANEDIG

Na da ket da embann re uhel
Ur seurt keloù 'n amzer vrezel.
Naig ker. Rak ne oar den
Gant warc'hoaz petra 'zo meret.

KATELL

Sur, eo erru ar sonerien
El listri-hont e toull ar porz.
Mar da da goll da Yann Gergoad
Ne vanko dit a baotred vat.

JANEDIG

A baotred vat me ne ran van.
N'em eus ezomm nemet unan.

NAIG

Ar gwasañ 'zo, Janedig kaez,
Ganit ne vo ket goulennet
Pe e plij dit pe ne ra ket.



Gant an amzer a zo warnomp,
N'eus ken mestr nemet ar soudard.
Salo na sello war da dro
Ar re 'zo o vresañ ar vro !
Fur ez eo dit mont d'ar gèr prim.
Ar pennoù ruz a zeu en douar
'Zo c'hoaz reutoc'h eget ar re-mañ.
Chom sioul ez ti, Janedig koant,
D'aon na savfe gant unan c'hoant
Da vont betek ennout da c'hoût
Ha blot eo gole'hed da wele.

*Janedig a ya kuit. Ur strollad Saozon a dremen en ur ganañ.*

AR SAOZON

Pa yud ar bleiz e lez ar c'hoad,
Eo en deus ezomm d'ober kofad.
Pa ziskenn Saozon en un aod.
Eo o deus c'hoant da gaout o lod.
Gwin Frañs, sistr Breiz, yod gwiniz du
'Zo boued c'hwek d'ar pennoù ru,
Ha merc'hed flour 'n ur gwele blot
A blij da baotred dichipot.
C'hwezenn ar stourm, gwin an orged,
Silzig druz ha kig-moc'h rostet,
Pep tra d'e boent, ha, mar deo ret,
Klozañ ar sabad er vered.

*Diwez*
*an arvest kentañ*

## EIL ARVEST

*E koumanant Runegad e kreiz miz Mae. Goude koan, emañ an dud bodet en-dro d'an daol pe war azel ar gweleoù kloz.*

JAKEZ AR ROUZ

Neuze Lil Vras, hag ar c'heloù ?

LIL VRAS

En enez Vriad 'z eus bet kannoù.
Ar pennoù ruz gant Kergomar
Hag an Tremblai, boued ar gounnar,
O deus sailhet war an enezenn.
Briadiz war o bigi skañv
O deus tec'het prim dirazo.
Skoet o deus da Vontroulez.
Met difennourien ar c'hastell,
Tregont anezo, 'zo bet kilhet.
Kaer o 'deus bet enebiñ pennek,
Re nebeut oant. Faezet int bet.
Siouaz ! pa'z int 'n em zaskoret,
An Tremblai didruez en deus lakaet
Skourrañ pemzek 'vel torfedourien
Ouz bannoù ar milinoù avel.

JAKEZ AR ROUZ

Ne gaver mui truez gant den.
Briadiz, evidomp zoken,



Oa amezeien ouzpenn diaes.
Diskenn a raent en aod alies :
War zigarez difenn ar feiz,
Laerez a-zehou hag a-gleiz.
Nemet bremañ gant ar Saozon
Hon eus kavet gwasoc'h laeron.

MARI WEGAN

Dalc'hmat e riskl eus hor buhez
Pa ne deo ket eus hon danvez.
Tamm peoc'h ebet d'un deiz d'an all.
Atav e tro an traoù da fall.
N'eus abeg d'echuiñ ar brezel
Keit ha ma vo kavet da sevel
Tra pe dra, diwar goust an dud.
Pa zeu betek enno ar brud
Ez eus, e lec'h pe lec'h, madoù
Da skarzañ, pe ur bennhêrez
Da skrapañ, e tered ur vandenn
Da wallaozañ ar gristenien.

LIL VRAS

N'ouzon pe soñj 'zo en Tremblai :
A-vec'h distro eus enez Vriad,
Emañ, war zigarez chaseal,
O kildreiñ war dro Runegad.

JAKEZ AR ROUZ

Ar gwall baotr-se a zo douget
Kement ha d'ar stourm d'ar merc'hed.
Moarvat en deus paret e sell
War ur baourkaezig turzunell
A ziwar-dro. Ne vo ket aes

D'he zud he diwall ouz ar sparfell.

Yann Gergoad *a zeu tre, e dog en e zorn*

Tapet eo koan ?

JAKEZ AR ROUZ

Ur pennad 'zo.
Met petra 'zo 'c'hoarn ganez ?
Ur c'heloù fall a zegasez ?

YANN GERGOAD

Keloù ebet... nemet an Tremblai,
A oa er waremm gant e floc'h
Oc'h ober ged 'tal un toull broc'h,
A zo staget da c'hoarzin goap.
« Yac'hoc'h 've dit chom er Gergoad
Pe gant da ler e savo keuz. »
Emezañ, gant ur vouez rok.
En ur leuskel un tenn em zog.
Sellit an toull a zo ennañ !

*Jakez Ar Rouz a sell gant enkrez ouz e verc'h, deut da gaout he c'harantez ha mantret an tamm anezi o sellout ouz an tog toull-didoullet.*

JAKEZ AR ROUZ

Aon am eus da gompren re vat
Piv emañ o klask er c'hornad.

*Stagañ a ra an holl da sellout ouz Janedig. Den ne rann grik avat.*

JAKEZ AR ROUZ

Furoc'h e vo dit, Yann Gergoad,
Chom amañ betek larz an deiz.



Pa vez deut, eus e doull, ar bleiz,
Ne da ket war vale an dañvad.
N'hellomp holl nemet pediñ Doue
Gant ar spi ma vezimp espernet
Gant tud an dug ha re ar roue...
Hag E volontez bezet graet !
Emaomp, evel pell en avel,
Etre daouarn an dud a vrezel.

MARI WEGAN

Ma ! koulz eo deomp mont d'hor gwele.

*da Yann ha Janedig.*

C'hwi ho-taou a c'hell chom aze
Da veilhañ kichen-ha-kichen.
Ne deo ket poent mont da hourmen.
Mat e vo gwelout ar person,
Jakez, e sell ma vo disul
Renket kement tra e feson.
Ret eo disammañ o c'halon
Eus an enkrez hag ar spouron,
A drenk o levenez bevañ.
Peadra 'zo da ziskiantañ.

*An holl a ya kuit, nemet an daou zen yaouank a chom e-kichen an daol.*

YANN GERGOAD

Sammet on, Janedig karet,
Gant un enkrez n'oufen laret.
Ken dinerz ez en em santan
Ha, dirak ar bleiz, un oan.
Na me 'garfe bezañ soudard !

JANEDIG

Ret eo bezañ laer pe vastard
Evit mont en ur seurt micher !

YANN GERGOAD

A c'hell bezañ... met pa ouzer
Ober gant an akebulenn,
Ar c'hleze hag ar bistolenn,
E c'heller rediañ d'an doujañs
Ar riblaerien hag ar villañs
A zeu war-dro ar re 'garit.
Met ne don nemet ur c'houer,
A rank bepred piegañ e gein
Da yev ar re a zo war lein.
Kement se 'zo re 'benn ar fin,
Ha dre forz kas dour d'ar vilin,
E tremeno dreist ar vardell.

JANEDIG

Ne deo ket yac'hus chom re bell
Da veskañ soñjoù dre ar penn.
Pa n'hellomp tra n'eus nemet gortoz
Ma torro da vat war an arnev.

YANN GERGOAD

Na kaer e tigore ar vuhez
Un nor evurus dirazomp !
Ha bremañ n'eus nemet gourdrouz,
Anken ha doan a bep tu.

JANEDIG

Kas kuit pelloc'h ar soñjoù du.



Bez, da galon sioul, em c'hichen.
Ra lezi ar peoc'h da ziskenn
En da galon re strafuilhet,
Ma c'hellin adarre gwelet
O vleuniañ an evurusted
En da zaoulagad evel kent.

YANN GERGOAD

Karout a rafen sentiñ ouzil,
Met va c'halon a zo re sammet.
Drouksantout a reomp ar gwalleur
O plavañ warnomp da bep eur.
Re griz eo planedenn un den :
Bezañ evel-hen disouten !
Penaos kaout harp ouz ur mestaoi
Pa'z eo ar vistri eo hen gra ?

JANEDIG

Ret eo kaout fiziañs memes tra.
Ar garantez am eus dit roet
Biken gant den ne vo diframmet.
Gallet e vo gloazañ va c'horf,
Va ene avat 'chomo dizalc'h.
Setu a dle bezañ a-walc'h
Evit habaskaat da spered.

YANN GERGOAD

Gouzout a ran mat, va ene,
Pegen douget ez out din-me.
Holl emañ va freder ennout.
En desped din, avat, e krenan
'Vel ur minoc'h rak ar gavan.
Leun-barr an deveziou da zont

A c'hwervont koulz hag a spont.
Deut eo ar vuhez d'un tenn.
Bemdez e taoler war ar bern
Ur bodad drez, an hordenn spern
'Vit ma strako krisoc'h an tan
Dindan ar paour kaez amprevan.
Pegeit e pado an abadenn ?

JANEDIG

Un dra aner ez eo goulenn.
Emaomp etre daouarn Doue.

YANN GERGOAD

Ha dindan treid tud ar roue.

JANEDIG

Paotred an dug ne dint ket gwell.

YANN GERGOAD

Ret ec'h echufe ar brezel,
Ma'z afe kuit holl da lec'h all
Mignoned euzus an tan-gwall.
Hag e c'hellimp stagañ adarre
Da labourat, da vevañ eeun,
E peoc'h glan ar vuhez leun.

JANEDIG

Bepred e c'hortoz hor c'halonoù
Ur peoc'h na zeu nemet a-wechoù
Betek ennomp evit ur predig.
N'eus nemet un dra, va c'haredig,
A zo diarvar deomp hon-daou :
Va c'harantez ha da hini.



Na gant kleñved na gant kozni
Ne vo gallet ober gaou
D'an deneridigez a gren
E lammoù klouar hor gwazied.
Disul a zeu e vi va fried.
Ne fell din soñjal e tra all.
Va fiziañs gredus 'chom divrall
Ouz gourdrouzoù kriz ar vuhez.
Gra eveldon, va ene ! Lez
Da zorn em hini 'vit ma teuio
Da zigeriñ e don an noz
Levenez dilavar ar repoz
A gaso kuit kridienn an enkrez.
Selaou ouz lanv hor c'harantez
O sourral evel mor en aber
War-du ar runioù a weler
Er pellder, stok ouz an neñv.
Hor c'harantez a zo ken kreñv
Ma n'hellan mui doujañ ar marv.
Betek er bez me da garo !

*Diwez*
*an eil arvest*

## TREDE ARVEST

### *Lodenn gentañ*

*En iliz parrez. Ennañ oferenn eured Janedig Ar Rouz ha Yann Gergoad o paouez echuiñ. Aet eo ar person d'ar sakristiri. Lil Vras a zeu betek Jakez Ar Rouz, mall warnañ.*

LIL VRAS

An Tremblai gant e soudarded
'Zo erru war-du ar vered.

JAKEZ AR ROUZ

Ret eo buan serriñ an dorioù
'Vit na c'hellint dont e-biou.
Kae dillo da laret d'ar person.

*Lil Vras a ya d'ar sakristiri. Jakez Ar Rouz ha tud an eured a brenn dorojoù an iliz.*

YANN GERGOAD

Pelec'h da guzat, va Janedig ?
Re ziwezat eo evit tec'hout.
Koulskoude 'kavfen kant gwech gwell
War al lec'h, en un taol, mervel
Eget gwelout o daouarn warnout.



JANEDIG AR ROUZ

An dañjer am eus drouksantet
En dro deomp, va muiañ karet,
N'eus tu ebet da vont dioutañ :
Stag eo ouzimp evel hor skeud.
Eured da sul, eured da wener,
Se ne ra mann. Dale'hmat e tizer
Ar pal eürus pe reuzeudik
A zo bet a-viskoaz tonket.
Da bried on, va Yann Gergoad.
Forz petra 'vo, da bried 'vezin
Ha dit bepken, betek ma varvin.

AR PERSON

Panevet saotrañ da zilhad
Az lakfen en un arched koad
A zo e penn ar sakristiri.
Ennañ moarvat ne furchint ket,
Hag e-keit se e vo gallet
Troadañ gevier dezo marteze.
Doue 'bardono ar pec'hed-se.

JANEDIG

Hag hoc'h eus damant d'am dilhad
Pa ouzoc'h pe reuz am gortoz ?
Gwell 've ganin en un tantad
O zeurel holl bremañ-souden
Ha bezañ er gêr gant va den.

YANN GERGOAD

Kae prim, Janedig. Klevout a ran
C'hwez ar poultr. Tanet an tarz.

A-benn ur pennad emaint e-barz.
Divarc'het ganto dor ar porched.

*Janedig a zo tec'het d'ar sakristiri. Un darzadenn vouzarus. Dor ar porched a gouez e diabarz an iliz. Tud an eured a zo aet holl da repuiñ e-kichen dor ar sakristiri. Emañ leun ar porched a soudarded tokarnet o fenn, sabrinier ha pistolennoù ganto en o daouarn. An Tremblai a zeu e-barz da gentañ.*

AN TREMBLAI

Pelec'h emañ an Aotrou person ?

AR PERSON

Setu un doare diteson
D'ur c'hristen da zont en iliz,
Aotrou Tremblai. Daoust hag ar c'hiz
A zo erru d'ober da Zoue
Evel a rit d'hoc'h enebourien ?

AN TREMBLAI

Ma vije bet dibrenn an nor
N'am be ket bet da c'houlenn digor.
Met sed amañ tud an eured.
Nag e pelec'h emañ Janed ?

AR PERSON

N'eo ket un eured am eus graet,
Ur vadiziant ne laran ket.

AN TREMBLAI

Ur vadiziant n'hoc'h eus ket graet,
Aotrou person. Ar gwaz nevez



A welan a zo Yann Gergoad
Ha ne gredan ket e ve tad
Ur c'hristen ken mat kent euredliñ.
Pelec'h 'mañ Janed, ma pokin dezi ?

*Soudarded. aet-tre er sakristiri. a zeu en-dro. Janed d'o heul.*

AN TREMBLAI

Ne deo ket fur, Janed Ar Rouz,
C'hoari kuzetañ ouz da bried.
Peogwir e rez se, deiz da eured,
E ri gwasoc'h pa vezi pedet.
Deus war dalier va jav da hourmen.
Me a zalc'ho tost dit, bez serten !

JAKEZ AR ROUZ

Aotrou, mar doc'h ur gwir gristen,
Na dit ket da herez ar verc'h
Digant he zud hag he fried.
Soñjit er re hoc'h eus karet !

AN TREMBLAI

E ve da verc'h gant Yann Gergoad
Pe ganen-me, petra 'ra dit ?
N'eus forz penaos, aet e vo kuit.
Lez anezi da vont 'n he hent
Ha kae d'ar gêr hep treiñ da benn.

AR PERSON

Aotrou Tremblai, ar gwall dorfed
Emaoc'h oc'h ober ho sammo
Er bed all mar ne ra bremañ.

AN TREMBLAI

Keit ha m'on bev, eus ar bed all
Ne ran foutre. Hep tabutal,
Lezit ar plac'h, hag boll er-maez.

*Ar soudarded a dap krog e tud an eured d'o bountañ dichipot war-du ar porched. Ne chom en iliz nemet an Tremblai, ar person ha Janedig.*

JANEDIG

Aotrou person, kent din monet
D'ar reuz hudur, 'zo din tonket,
Galvit bennoz Doue warnon !

AR PERSON

Kae, va merc'h, ha bez dizaon.
Gant sikour hor mamm, ar Werc'hez,
E tougi da reuziad enkrez,
Betek gounit ar baradoz.

AN TREMBLAI

Estreget poan az po da c'horfoz,
Koantenn vlizik ! Nag un afer
Evit kaout, e-lec'h ur c'houer,
Un denjentil en da wele !
A-walc'h a gaozioù ! Deus alese !

*Hag e tap krog en he dorn d'he c'has d'e heul.*



## TREDE ARVEST

### *Eil lodenn*

*Er vered dirak an iliz. Ar soudarded o deus kasel an dud er-maez. Floc'h an Tremblai a zo o vont da sevel Janedig war dalier jav e vestr. Yann Gergoad a weler e toull an nor-volz, daou soudard o fistolenn buket warnañ.*

JANEDIG

Aotrou Tremblai, me ho ped,
Va list da vont da zor ar vered
Da laret kenavo d'am pried.

AN TREMBLAI

Kenavo dezañ te a laro
Koulz ac'halen hag ac'hano.

JANEDIG

Yann Gergoad, mar deuan en-dro
Daoust ha c'hwi c'hoaz am c'hemero ?
Ne vezin mui ur plac'h direbech
Evel bremañ, va muiañ karet.
Eus ar pez a vo c'hoarvezet
N'on kiriek ha va zourmant
A vo diremed mar kavan
Ho karantez lazet en distro.

YANN GERGOAD

En desped dit eo e kimiadez,
Hag en distro va c'harantez
A gavi ken bev ha bremañ.
Mar bez glac'har leun hor c'halon,
Hon-daou hen dougimp e feson,
Ma vo skañvoc'h war da ene
Moustr dinatur ar wall huñvre.

HERVE VRAS *da Jafrez*

A-benn ur sizun pe bemzektez
E vo skuiz ar mestr gant hounnez.
Hi 'vo hol lodig ar friko,
Pa vo dic'hoantet hon Aotrou.

JAFREZ

'Vel just ne rin ket va beg figus
Nag ar babored all kennebeut,
Pa vo roet deomp da vatez
Ur plac'h flour evel ur bolez.

JANEDIG *(klevet ganti an daou soudard)*

Aotrou Tremblai, prometit din,
War hoc'h ene, e tistroin,
A-benn nemeur, da di va zad.

AN TREMBLAI

Promesa ebet ne rin dit,
Janedig koant. A zeiz da zeiz
Me 'ren va buhez evel ur bleiz.
Me n'ouzon ket ha bev 'vin c'hoaz,
Pa ziguzo an heol warc'hoaz.



Ober a ri fur o kimiadañ,
Hep soñjal distreiñ amañ
Nag er sun nag er miz kentañ.

JANEDIG *(dezi hec'h-unan)*

Mar deo ur seurt buhez va lod,
N'hellin mui dont da c'houlenn bod
Pa vezin-me deut d'ur strouilhenn
Penaos seveniñ al lezenn ?
Mirout va buhez evit riklañ
Da bep nozvez gwasoc'h-gwasañ
D'un hudurniez a lazo
Pep elfenn naet em ene bev ?
Gwell eo ganen mont glan d'an ifern
Eget saotret d'ar baradoz.
N'em eus tamm truez da c'horloz,
Na spi ebet ken da espern.

*d'an Tremblai*

Aotrou, teurvezit reiñ din
Ho pognard e zornell aour fin
Ma troc'hin va seizenn eured,
En eñvor ac'hanon d'am pried.

AN TREMBLAI

Ur soñj seven eo, Janedig,
Ober ur prof d'az karedig.

*Dic'houinañ a ra e c'hougleze da reiñ dezi.*

Dezañ e vezo da seizenn
Ha me 'gutuilho da vleunienn.
Rannet-mat e vo da zanvez.
Setu o tont dit ar furnez.

*Janedig a sank ar gougleze en he c'halon hag a gouez d'an douar.*

HERVE VRAS *(soublet warni)*

Maro mik eo, Aotrou Tremblai.

AN TREMBLAI

Laeret on bet gant ar follez !
Da Yann Gergoad he c'has d'e gèr
Da welout hag e bried feal
A dommo e wele, pell hag all,
Gant he c'horf darev 'vit ar vered !

JAFREZ

Mar grafe heñvel an holl verc'hed
N'eo ket alies e ve ebat,
Goude 'n emgann, d'ar baotred vat !

AN TREMBLAI

Deomp d'ar c'hastell ha difretomp.
N'hon eus mui tra d'ober amañ.
Gant ur strakell evel houmañ.
Chañsoù all, avat, a gavimp.

*Mont a ra kuit gant e soudarded.*

YANN GERGOAD *kemeret gantañ Janedig etre e zivrec'h.*

Ene glan, setu-te nijet
Pell diouzin, gant da gened
Ha da zouster, dinamm miret
War goust da vuhez hag hon eurvad.
Ne chom ganeomp nemet kalonad
Ha gervel warnout truez Doue.



*Holl dud an eured a zo deut en-dro d'ar c'horf, ar wazed diskabell hag o pediñ :*

AN HOLL

Doue 'bardono d'hec'h ene !

*Diwez*

14/7/42

# SPERED BRO JAPAN

gant Arzel Even

Setu bremañ tremen c'hwec'h miz ma tarzas an tangwall war aodoù ar Mor Habask. Kosañ broad ar bed, war var bezañ mouget gant enebourion didruez, he doa kroget er c'hleze evit difenn he gwir. Hag an enebourion-se, a oa stad enno o lavarout ne rafent nemet ur begad gant Bro-Japan, a gouezas buan o biz-meud en o dorn. Evel un taol-kurun e plavas al listri hag ar c'hirri-nij japanat war an holl vroioù e dalc'h o enebourion ; e-giz ur goabrenn girvi-raden e tiskennas soudarded ar Mikado en Inizi Filipinas, e Malezia, e Java ; ha bremañ eo skarzet an estren diwar rann vrasañ ar Reter Pellañ, hag emañ al listri japanat o c'hoari adal an Inizi Aleoutiat betek Madagaskar, da lavarout eo war un hedad a c'hwezek mil kilometrad. Biskoaz ne voe gwelet trec'h ken trumm war un dachennad ken ec'hon. Kalz warlerc'h eo lezet kurioù Japaniz a-enep Rusia e penn kentañ ar c'hantved, o dije dleet koulskoude lakaat un tamm furnez e penn paotred ar Potomac. Souezet eo ar bed ur wech adarre gant ar soudarded velen bihan-se ma hañval bezañ ken aner herzel oulo hag ouz ur reverzi-mor. Ha m'am eus kinniget ober ur brezegenn a-zivout an dud-se eo end-eeun evit klask ganeoc'h abegoù ur gourzrec'h ken sabatuus. « Spe-



red Bro-Japan » evel m'eo bet lavaret deoc'h ; se a ziskouez petra a fell din ober : n'eo ket va menoz lavarout deoc'h petra a vez debret du-se, pegen dudius bennak e ve ; — da gentañ, pa n'on biskoaz aet di, anat deoc'h, ha da c'houde pa n'eo ket se a garfen : klask displegañ perzioù mat ha fall ar bobl japanat, penaos int bet stummet a-hed ar c'hantvedoù ha pere eo abegoù an trec'h emaomp o welout hiziv, ne lavaran ket.

« Pa vo sanket en ho penn ne c'hellit kompren Japaniz e doare ebet, neuze e stagot d'o c'hompren un tammig. » Ar c'homzoù digalonekaus-se a lavare ur c'heneil japanat d'ar skrivagner brudet Lafcadio Hearn. Un den souezus a-walc'h e oa ar skrivagner-se, ganet e 1850 en enez Leukas eus un tad iwerzonat hag ur vamm c'hresian ; abred-kaer e veajas, hag en diwez e teuas da Vro-Japan, lec'h ma voe broadet hag anvet da gelenner war ar saozneg. An eurvad en deus bet da vevañ e Bro-Japan d'an ampoent end-eeun m'edo houmañ o kemer youlek hent ar Bremanaat ; ha displeget en deus kement en doa gwelet, meizet, — ha diouganet ivez, — en un nebeut levrioù dudius-bras ha skrivet en un doare hoalus-tre : « *Bro-Japan* », « *Bro-Japan dianav* », « *Eus ar Reter* » hag all. Mervel a eure e Tokio e 1904. Ha daoust d'ar c'hemmoù bras c'hoarvezet abaoe e buhez Bro-Japan, e chom c'hoaz e levrioù andon pennañ an anaoudegez a c'heller kaout eus ar vro-se hep mont di.

E-louez tud Europa o deus Japaniz ar vrud fentus da ober pep tra war an tu gin, — da lavarout eo, an tu n'omp ket boas ober gantañ. Skeiñ a reont eus an diavaez war gleier — divazoul ; an amenuzerion a

sach an heskenn hag ar rabod daveto e-lec'h o bounlañ ; ar merc'hed a neudenn un nadoz o lakaat ar graouenn war an neudenn, ha me ' oar. Traoùigoù dister, hogen traoùigoù arouezius eus un temz-spered, un urziadur kevredigezel a hañval dimp aet war eilpenn, ha na vimp biken evit kompren peurvat, evel ma lavare ar Japanad ma komzen anezañ bremaik.

Un nebeut pennadoù brezonek diwar-benn Bro-Japan a zo bet embannet dija, dreist-holl unan dudius gant Maodez Glanndour war Walarn bloaz hanter 'zo. Lavarout a rae e weler daou du e temz-spered Japaniz : un tu gwregel, sevended, blizidigez, habaskter, lemmder spered ; hag un tu gourel, kadarnded, lealded, karantez ouz ar vro hag an Impalaer ; spered ar Vousmeenn ha spered ar Samourai mesket ha kempouezet mat. Gwir eo e meur a geñver ha marteze e c'hellomp klask abegoù hag andonioù an daouegez-se.

Re vuan ez ankounac'haer, pa studier istor ur vro, ha dreist-holl pa glasker e zisklerian, pegen pouezus eo anavezout levezon ar relijion war spered ur bobl : a zo gwir dreist-holl pa'z eo ur relijion vroadel evel m'eo hini Japaniz ; dre studiañ o relijion eo e c'hellimp marteze gwelout sklaer a-walc'h e kevrin o zemz-spered.

N'anavezer ket gwall-vat — pe gentoc'h n'anavezer tamm ebet — orin ar bobl japanat. Gouez da zenoniourion ' zo, e vefe ganet Japaniz diwar kemmesk Mongoled ha Malaiz ; hogen ret eo anzav ne gaver ket en o zemz-korf nag en o zemz-spered kalz a dra da harpañ ar goulakadur-se, daoust ma'z int moraerion ampart evel Malaiz, disheñvel e-se diouz



pobloù all ar Reter pellañ ; hag o yez n'he deus mann da ober na gant ar mongoleg na gant ar malaeg, — na gant yez all ebet : eur yez diouti hec'hunan eo. Bezet a vezo, ne c'heller ket krediñ e vefe Japaniz henvroiz o enezeg : dizarbennet o deus etrezek douaroù yen an Hanternoz an henvroiz wirion, an Ainoued (1), anezo gwenngroc'heneion hanterouez, hemolc'herion ha dreist-holl pesketaerion, brudet evit hirder ha puilhder souezus o barv hag o blev, Ken blev-penn, ken blev-korf, hag a ya da get tamm-ha-tamm hep en em veskañ gant an argaserion. Gwall-goz eo sur a-walc'h aloubidigez an enerion gant Japaniz, dic'hallus avat reiñ dezi un amzeriad resis ; ne vern, ahendall.

Pa annezas hendadoù Japaniz er vro ma vev bremañ o gourvibion, gwall-sevenet ne oant ket, hervez doare ; hogen ganto e kasent ur relijion dezo o-unan, koz-meurbet hep ket arvar, rak chomet e oa er stad kentañ m'o deus tremenet drezi an holl relijionoù : relijion-kehelerez an hendadoù an hini oa ; hag ar relijion-se eo c'hoaz hini Japaniz bremañ, dindan an anv « *chinto* », da lavarout eo « an Hent ». Menoz ar relijion-se eo e kendalc'h ar re varv da vevañ ur vuhez damheñvel ouz hini an douar, da gaout darempredoù gant ar re vev, ha zoken da bleustriñ an tiez ma vevent enno. Ret eo d'ar re vev soñjal en o c'hentadoù marv, kinnig dezo meuzioù, diedoù, traezoù a bep seurt evit ma vezint eürus er bed all ; ma ne

(1) « Ainou » eo an anv gwirion a roont dezo o-unan, da lavarout eo, « an dud » ; — evel kalz gouezidi pe zamouezidi e kav dezo ez int an dud n'eus nemeto ; alies avat e reer anezo « Aino », un anv a ro dezo Japaniz (ar re-se divarv ha blouc'h peurliesañ) evit ober goap ouz o c'horf blevek, « aino » o talvezout kement ha « kolen-ki » e japaneg.

reont ket kement-se, gwa dezo ; ra c'hortozint an holl walleurioù ; ma reont, e vezint karet ha gwarezet gant an anaon. An holl bobloù o deus anavezet ar gredenn-se, ken naturel ha ken frealzus, ha n'eo ket kollet a-grenn gant ar re sevenetañ zoken : pa lakaomp bleunioù war bezioù hor re varv e kredomp mui pe vui ober plijadur dezo, ha n'eus ket keit-se, e meur a vro eus Europa e veze roet c'hoaz predoùkañv d'an anaon, da vareoù 'zo da nebeutañ. Da gredìñ eo e veze lidet da gentañ gant Japaniz azeulerez ar gourdadoù war ar bezioù end-eeun ; abred-mat avat e voe dilezet ar boaz-se, hag an ti a zeuas da vezañ an azeulva. Moarvat e veze da gentañ ar boaz, pa varve unan bennak, lezel an ti a-bez gant an hini marv ha mont da sevel un ti all pelloc'h ; goude-se e voe kemeret ar boaz sevel un ti bihan war ar bez ha mont da lidañ ar relijion en ti-se (pez a vez graet c'hoaz a-wechoù ; « *moja* » a reer eus an tikañv-se) ; en diwez e voe graet al lidoù en ti e-unan. Dont a reas ar c'hiz, — bout a-walc'h dindan levezon Bro-Sina, — kaout e pep tiegez ur voestig ma lakaed enni laonennoù-koad, skrivet warno anvioù re varv an tiegez : da aoter e talvez ar voest-se, ha dirazañ e vez pedet ha graet al lidoù, al lidour o vezañ ar penn-tiegez, evel just. Krediñ a ra Japaniz e chom eneoù ar re varv pep hini e-barz an daolennig a zoug e anv, hag e kemeront ur perz kevrinus, met diarvar, e buhez an tiegez : laouen e vezont gant eurvad ar re vev, trist gant o zristidigez, ha droug a sav enno pa vezont dilezet pe pa welont o bugale o treiñ da fall.

Aes eo merzout heuliadoù ha levezon ar gredenn-se. An hinienn n'eus ket anezi e sell ar gevredigez ;



an tiegez eo an unanenn a gont. Ha peogwir ne c'hell nikun bezañ eürus er vuhez all ma ne lez ket mibion war e lerc'h d'e gehelañ, ret-holl eo dimeziñ, kaout kalz bugale ha dreist-holl mibion, — rak ar merc'hed ne c'hellont ket seveniñ al lidoù. Dianav-krenn e oa an dizemezded e Bro-Japan gwechall, ha bremañ c'hoaz ez eo rouez-tre. Pa veze gaonac'h ur wreg e veze aotreet ha zoken kemennet d'he fried, pe kas anezi kuit ha dimeziñ gant unan all, pe kemer ur serc'h pe meur a hini, pe kemer un advab ; — bremañ n'eus mui nemet an trede doare a vez aotreet. Pa n'en deveze un den nemet merc'hed, e ranke advabañ gwaz e verc'h henañ. Ur gwir veleg e oa an tadtiegez, hag evel e pep kevredigez koz e oa mestr holíveliek war ar re all — dibaot e oa dezañ evelato treuzimplij e c'halloud, rak aon da feukañ an hendadoù ; ar gwir en doa koulskoude da lazañ e vugale pa raent un dra bennak a-enep an tiegez ; — un dlead e oa neuze zoken. Pa zimeze an dud yaouank, n'eo ket i a zibabe o fried, o zad an hini oa ; pez n'eo ket souezus, peogwir e oa an dimeziñ an dever sakr dreist pep tra, an dever e-keñver ar gerent hag ar gourdadoù. Souez ebet kennebeut ma veze ha ma vez c'hoaz ar garantez ouz ar gerent trec'h a-bell war ar garantez ouz ar wreg hag ar vugale, ha ma vez ken naturel ha ken boutin an emroüsted hag an emzalc'husted. Ha peogwir eo an ti azeulva ha neved an tiegez, anat eo e tremene d'ar mab henañ, tonket da vezañ lidour goude marv an tad.

Tamm-ha-tamm avat, endra ma kreske ar boblañs ha m'en em astenne ar gevredigez, e troe ar gredenn diegezel da gredenn gevredadel ha broadel. Warbouez kreskiñ hag en em astenn e tro an tiegez da

goskoriad pe *Uji* ; ha kentadoù ar goskoriad a zeu
da vezañ doueed boutin an *Uji* pe *Ujigami* (« kami »
= doue). A-wechoù all en em astenn an tiegez dre
stagañ outañ tiegezioù all, ha neuze eo kentadoù ar
pennrener, pe ar pennrener e-unan goude e varv a ya
da *Ujigami* hag a vez azeulet gant an holl, a gen-
dalc'h ivez evel just da enoriñ o zadoù-i. Ha pa voe
unanet da vat pobl Bro-Japan a-bez dindan beli un
impalaer, e teuas hendadoù tiegez hemañ da vezañ
doueed holl Japaniz, — hag a zo c'hoaz, peogwir ez
eo dalc'hmat an hevelep rummad-impalaerion a ren
war Vro-Japan. Ac'hano hep mar darn vrasañ ar
perzioù souezus e welomp ganto : ur gwir zoue eo
an Impalaer, pa ziskenn eus an doueed, ha dispar eo
karantez hag enroüsted Japaniz gwechall evel Ja-
paniz bremañ ouz ar Mikado, a zo evel ar Vro emze-
naet, e c'hellfed lavarout ; ha ma kar ar Japanad e
gerent dreist e wreg hag e vugale, e kar e vro hag e
impalaer dreist e gerent. Rouez e vez komzet gantañ
eus an dlead, rak n'en deus pal ebet er vuhez nemet
an dlead. Ma tle pep den en em aberziñ evit e die-
gez, e tle pep tiegez en em aberziñ evit ar vro : di-
forc'h ebet enta etre ar relijion hag ar garantez-vro,
etre sentiñ ouz al lezenn ha sentiñ ouz an doueed :
ur relijion vroadel er ster resisañ eo ar *chinto*.

Ahendall e veze sellet ouz ar gevredigez japanat
evel ouz un tiegez ledanaet, hag ouz ar Mikado evel
an tad-tiegez : ur stad uheldadel e oa enta, hag holl-
veliek e oa ar Mikado war e sujidi evel an tad war
e vugale. Ha pep tra er stad evel en tiegez a oa divi-
zet dre ar munut gant ur reizadur didruez. En tiegez
e oa ret d'ar vugale yaouankañ doujañ o henaourion
ha sentiñ outo ; er gevredigez e oa ret d'ar gouerion,



d'ar vicherourion ha d'ar genwerzourion (2) sentiñ
ouz tud ar renkad kentañ, ar soudarded a vicher pe
Samouraied, lakaet da vreudeur henañ, ha doujañ
anezo koulz e komzoù hag en oberoù. Divizet e oa
gant ar yez peseurt raganvioù, anvioù-gwan ha rak-
verboù a dleed implij o komz ouz hini pe hini her-
vez e renk, e oad, e reiz, h. a. ha re an den a gomze ;
ha kement-se dindan boan a varv a-wechoù, pa oa
aotreet d'ur samourai lazañ raktal hag hep marc'ha-
tañ nep piv eus ar renkadoù all a oa diseven en e
geñver. Evit pep renkad tud e oa merket en a-raok
penaos e tlee pep hini ren e vuhez, diouz e leve : da
skouer, arabat d'ur gonideg a oa e leve a 100 *kokou-*
riz ar bloaz sevel un ti, dezañ ouzpenn 60 troatad
hirder ; arabat dezañ dougen dilhad seiz, ha pa
zimeze e verc'h reiñ dezi ouzpenn un aveler ha kin-
nig d'ar gouvidi ouzpenn tri seurt kig : hag evel-se
penn-da-benn ha dindan kastizoù garv. Kriz-meurbet
e seblant dimp seurt lezennoù ; a galon vat e veze
sentet outo evelkent, ha se en deus boazet Japaniz
ouz meur a berz mat : espernegez, dilontegez, digin-
klerez en o ziez hag o dilhadoù ; ha daoust d'al
lezenn-se bezañ torret abaoe pell 'zo, e chom c'hoaz
ganto ar pleg mat kemeret gwechall diwar he leve-
zon.

An hinienn, evel m'em eus lavaret, ne oa ket anezi
e sell al lezenn : an tiegez hepken a oa anavezet, —
a oa reiz-tre, peogwir e oa eñ ar boud peurbadus, an
unanenn wirion (start-tre e menoz Japaniz eo ar pez
a anv prederourion 'zo « spered ar wenaneg »). Gant-

(2) Sellet e veze ouz ar re-mañ (ar genwerzourion) evel ar
renkad izelañ, pegen pinvidik bennak e c'hellfent bezañ, gant
dismegañsus ma oa Japaniz gwechall ouz an aferioù a arc'hant.

se, pa veze graet un torfed bennak, tiegez an torfedour a-bez a veze sellet outañ evel kiriek, ha barnet d'ar marv, pe wasoc'h c'hoaz d'an harlu : — gwasoc'h c'hoaz, rak un den pe un tiegez harluet e-maez e vro ne c'helle bezañ degemeret e kêr ebet, ne c'helle ober micher ebet ha ma ne felle ket dezañ mervel gant an naon e ranke goulenn an aluzon pe mont da « *eta* », da lavarout eo paria, ha ne oa ket brav ar stal gant an *etaed*, rak ne veze ket sellet outo evel tud (« *hinin* » pe « nann-dud » a veze graet anezo ivez) ; ober a raent micherioù displijus evel bourevion, toullerion-vezioù, skuberion ha dreist-holl kivijerion, ha pep hini a c'helle o lazañ hep dellezout estreget un dell-gastiz. Un lammig evel-se edo kont en Europa ar Grennamzer gant an dud eskumuniget.

Relijion ar *chinto* koulskoude n'eo ket anezi azeulerez an hendadoù nemetken : doueed he deus ivez, hogen un darn vras anezo diveret diouz an azeulerez-se, rak en diwez ne deo an doueed nemet an anaon aet da g-*Kamied*, da lavarout eo da speredoù kalz galloudusoc'h eget ar re vev. Ret eo lavarout ouzpenn ne oa ket ar seurt kehelerez hepken a rae relijion Henjapaniz : doueelaet o doa pep tra, pe gentoc'h roet un doue annezer da bep tra : darvoudoù an natur, darvoudoù buhez mab-den, an holl vicherioù, an holl draezoù ha binvioù a reer ganto, holl rannoù an ti, adal ar forn betek ar privezioù : liesarc'houereadegez a vez graet eus ar gredenn-se. Pouezus e voe ivez evit stummidigez o spered bezañ miret ar feiz-se betek hon amzer : dezi, diarvar, ez int dleourion eus o c'hempennidigez, — rak lezel an tiez lous pe chom digempenn war e gorf hag e zilhad a vije kement ha kounnarañ an arc'houereed ; ha d'an da-



mant o deus ar vicherourion d'o labour, — rak labourat a zo azeuliñ doue al labour-se, ha ret eo e azeuliñ a-zoare ; micher an harnezour dreist-holl a oa ur wir velegiez, betek ma teujod da c'hoveliañ an armoù e labouradegoù bras. Kement ha komz eus doueed ar micherioù, dav eo lavarout ez eus hep mar un darn vat anezo a voe degaset gant Sinaiz ha Koreiz, nemet e teujont da vezañ ken anavezet ha re ar vro. Berrzispleget ec an doueoniez *chinto* en daou levr kosañ a gement a anavezer er yez japanek : « *Kojiki* » pe « Dielloù an Traoù koz » (712), ha « *Nihongi* » pe « Dielloù Bro-Japan » (720). Mojennoù iskis ha braouac'hus, disheñvel-krenn peurliesañ diouz ar mojennoù ariek (3), a gaver en doueoniez-se. Dre vras e lavar e voe da gentañ-holl un doue hag un doueez a c'hanas pep tra, doueed, tud, loened, astroù h. a. Doueez an Heol, *Amaterasou-oho-mi-kami* (« an Doueez Veur a sklerijenn an neñv »), bet ganet diwar lagad kleiz an Doue kent, a zo lakaet da vamm-goz ar Vikadoed, hag an doueez pennañ eo, a-gevret gant he niz *Oho-kouni-nouchi-no-kami*, Roue ar Re Varv. Holl Japaniz avat a zo sellet outo evel diskennidi doueed all, kerent ha mignoned Amaterasou, hag un abeg eo marteze d'o lorc'h broadel. Azeulet e vez an Doueez Veur en un neved bras en Ise, ma vez ret da bep Japanad mont di ur wech en e vuhez, hag evel ma veze graet e Breiz n'eus ket ken pell-se, tud a zo o micher ober ar birc'hirinded-se evit arc'hant e-lec'h an dud lezirek pe dalc'het gant o labour. Doueet eo bet ivez tudennoù a zo eus an istorvez : Doueet eo bet ivez tudennoù 'zo eus an istorvez : da skouer Hachiman, doue ar Brezel, n'eo nemet

(3) Nemet ez eus koulskoude mojennoù 'zo a denn d'hor re, evel danevell Ourachima Taro, heñvel-souezus ouz hini Oisin.

spered an impalaer O-Jin. En diwez ez eus kement a zoueed m'eo ret o azeuliñ holl a-strollad ur wech an amzer.

Setu enta, dre vras, petra eo ar *chinto* ha peseurt levezon en deus bet war Japaniz : aberziñ an hinienn evit an tiegez, an tiegez evit ar gevredigez, ar gevredigez a-bez evit ar vro ; kreskiñ ar gadarnded, al lealded, ar garantez-vro, eeunded ar gizioù ; hogen war un dro mougañ ar bersonelez ha lakaat ur yev pounner war choug pep hini. En ur ger, garvoc'h e oa stad Japaniz eget stad Lakedaemoniz an Henamzer, hag evelto e tegemerent kement-se a youl-vat evit brasañ mad ar vro hag ar relijion.

Evel-se edo kont pa baras war Vro-Japan mousc'hoarz ar Vouddaadegez. Degaset e voe di e-tro an IX[vet] kantved gant misionerion sinaat ha dreist-holl koreat. Ur relijion blijus-kenañ eo ar Voudaadegez ; ret eo avat diforc'h ar gelennadurez uhel, anezi un diskleriadur hollzoueadel eus ar bed, ma vezer sebezet alies o verzout penaos e kej meur a wech gant klozadurioù hor gouiziegez a-vremañ (4) ; n'eo ket evel just evit n'eus forz piv ; hag ar relijion voutin, d'ezi ur yoc'h doueed dishenvel hervez ar broioù, hag a zo an treuzannezerez-eneoù diazez he c'helennadurez. Gwevn-tre eo ar relijion-se, ha gallout a ra en em ober brav gant ne vern pe gredenn all, gant ma ne vo ket houmañ re resis ha re ziblegus. Ne voe ket diaes d'ar visionerion vouddaat aslenn o feiz e-touez Japaniz, rak ne c'houlennent diganto netra a vije a-enep o hengredennoù ; er c'hontrol, tud ampart ma oant, e

(4) Sellout ouz levr R. Jestin, « Ar Boudda hag ar Vouddaadegez », Gw. niv. 95-6.



lavarent e oa ret kebelañ ar re varv, a yae da Vouddaed (da Gamied, a lavare Japaniz). Diaes a-wale'h e seblant koulskoude kenderc'hel gant azeuliñ eneoù a zo aet dija e-barz korfoù all, evel m'her c'helenn ar vouddaadegez ; hogen ar veleion voudaat, paotred fin anezo, a ziskoulmas ar gudenn o lavarout ne groge an treuzvuhezioù nemet kant vloaz goude ar marv : evel-se e oa lakaet un termen dereat d'ar c'hehelerez. Un diforc'h hepken : e-lec'h pediñ ar re varv e tleed biviziken pediñ an doueed evito, met ar re varv d'o zro a dedenne gwarez an doueed war ar re vev, en doare ne oa ket kalz a gemm. Gant-se e c'hellas ar vouddaadegez ober ur herz sebezus e Bro-Japan hag en em veskañ gant ar *chinto*, o tousaat en un doare eürus tre garvder hemañ. Ur relijion guñv ha madelezus eo ar vouddaadegez ; stouiñ a ra gant tenerded war an holl voudoù evel war breudeur an den, ha difenn a ra ouz he dalc'hidi ober dezo an disterañ droug, rak aon da zoaniañ un ene treuzannezet : desket he deus evel-se da Japaniz o sevended, o habaskter, o madelez e keñver an holl dud hag al loened ; ha lakaet he deus un tamm sklerijenn hag un tamm eürusted en o buhez kalet dre lakaat an arzoù da ziwanañ. Rak ar vouddaadegez poblel ne vez ket meneg ganti eus an Nirvana, un dra uhel ha kevrinus, digomprenus krenn d'ar bobl ; ur baradoz hag un ifern he deus, gant aelez ha diaouloù, gant goproù dedennus ha kastizoù euzus a vezed boas o livañ war mogerioù an azeuldioù : hag evel-se eo bet dihunet spered Japaniz ha troet ouz ar gened. Ouz ar skiant ivez, rak ar veleion vouddaat a oa anezo tud ouiziek, ha kement azeuldi a savjont a voe war un dro ur skol evit ar yaouankiz. Degemeret e voent da gelennerion

zoken gant an tiegezioù a chome feal d'ar *chinto* koz.

Setu d'am meno penaos e c'heller diskleriañ un darn vras eus speredegez Japaniz : kaletaet int bet gant relijion rust ar *chinto*, ha boazet ganti ouz ar sentidigez hag an dizaon, an tu gourel evit komz evel M. Glanndour, tra ma lakae ar vouddaadegez da ziwanañ enno ar vlizidigez, an denerded hag ar garantez ouz an arzoù, — an tu gwregel. Adkavout a raimp an daou du-se o teurel ur sell ouz temz-spered Japaniz bremañ. Ezomm ebet da bouezañ kalz war o c'hadarnded : a-walc'h eo ur sell ouz an darvoudoù evit kompren ez eo paotred al « listri-spluj-godell » gwir vibion soudarded Tsouchima, a bigne gant ar gwernioù evit kendere'hel da dennañ war an enebourion, tra m'edo o lestr oc'h ober peñse. N'eo ar gadarnded-se avat nemet ur stumm a gemer o ferzmat pennañ, an emroüsted d'an dever e-keñver ar Vro hag an impalaer-Doue, chomet bev peogwir eo chomet bev ar relijion goz, azeulerez ar Re Varv — (lavaret eo bet meur a wech e kase ganto ar soudarded japanat boestoù, enno ludu o c'hamaraded lazet en emgann). Hag an emroüsted-se a c'hell ober berz ivez er vuhez sivil ; ne weler mui samouraied oc'h en em lazañ dre « *hara-kiri* » evit bezañ c'hwitet war ur gefridi, pe zoken en abeg d'ur sell du digant an impalaer, na plac'hed o troc'hañ o gouzoug « evit ma paouezo Mab an Neñv a leñvañ », hogen un dra sakr eo atav urz al lezenn, pa n'eus diforc'h ebet, evel m'em eus lavaret, etre ar relijion, ar vuhezegez hag ar politikerez. Gwechall e oa kaeroc'h c'hoaz : war-dro dibenn ar c'hantved diwezañ, pa c'hourc'hemennas ar Mikado ma vije desket yezoù ha skiantoù ar C'hornog er skolioù japanat, e voe gwelet studierion o labourat a-laz-korf evit sentiñ ha deskiñ traoù ken diaes evit o empennoù reterel. Ha pa lavaran a-laz-korf n'eo ket un doare-komz, rak meur a hini, war a lavarer, a varvas diwar re-labour. N'ouzon ket hag e c'hoarvezfe kemend-all ma vije gourc'hemennet deskiñ japaneg ha sinaeg en holl skolajoù Europa.

Ahendall, daoust m'eo bet lamet pell 'zo diwar choug Japaniz yev pounner al lezennoù kent a-zivout an dispignoù hag ar sevended, manet eo ganto boazioù a espernegez hag a eeunded : ne weler ket kalz a arrebeuri, zoken en tiez pinvidikañ. Boazioù a sevended hag a zereadegez ivez : anavezet mat eo o sevended dispar, a seblant mont a-wechoù betek al lubanerez. Buhez un tiegez a zo chomet un dra sakr a dleer kuzat ouz an estren, zoken ouz ar wellañ mignoned : rouez eo klevout ur Japanad o komz eus e gerent, rouesoc'h c'hoaz eus e vugale, ha morse eus e wreg : « *shocking* »-kenañ e vefe. N'eus ket eta da souezañ ma vezont gwall feuket gant hor gizioù ha dreist-holl o welout e sellomp evel reiz e kar un den e wreg hag e vugale koulz ha zoken muioc'h eget e gerent ; komzoù ar Vibl : « Hag ar gwaz a guitay e dad hag e vamm hag a garo e wreg dreist dezo » a zo evito ur wir euzadenn. Feuket e vezont ivez gant hol lennegez, ma vez meneg bepred eus ar garantez, — a zo d'o meno dizereat-krenn.

Anavezet mat eo ivez o dreistelez en arzoù, dreist-holl en arzoù « bihanañ » : treserez, kinklerez, kizellerez traezoù bihan h.a. Mailhed int evit skeudennañ an anevaled en un doare eeun-tre ha bev, ur marz ; par int e-se da dud an oadvez magdalenel, a oa evel ma ouzoc'h loenlivourion dispar. Anat eo ar perz-se

zoken gant ar vugale, evel m'hen diskouez an istorigmañ, danevellet gant Lafcadio Hearn. Gweladennet e oa bet ur wech gant bugale war-dro seiz pe eiz vloaz, a c'houlenne eur profig digantañ evit gouel Jizo — a zo un doue mignon ha gwarezour ar vugale — ; roet en doa dezo ur prof mat, hag aet e oant kuit o lavarout en ur c'hoarzin e rofent ivez un dra bennak dezañ evit e drugarekaat. Diouz an noz, pa'z eas ermaez eus e di e savas un tamm spont ennañ o welout war gael e liorz ur mell nadoz-aer, dezi tost da ur metrad ment, hag a hañvale bezañ bev ha prest da nijal. Pa dostaas, avat, e welas ne oa nemet ur skourr pin evit korf al loen, ur pod-te evit ar penn ha peder fal-dan evit an eskell, kement-se kempennet ha sklerijennet en un doare ampart-meurbet. Hag an donezonoù-se ne vezont ket mouget gant an deskadurez, er c'hontrol ; — n'eo ket atav heñvel-dra ganimp, evel ma lavare X. de Langlais en deiz all. Ouzpenn-se, un doare o deus Japaniz da sellout ouz an natur ha n'eo ket hon hini : merzet eo bet meur a wech o deus kasoni ouz ar genskeudennegez en arz, tra ma klaskomp-ni an traezoù « oc'h ober pared » ; marteze eo abalamour ne welomp an natur nemet adreuz an den, a zo kenskeudennek e gorf ; e-lec'h Japaniz, o deus evelato div vrec'h, div c'har ha div skouarn eveldomp, a wel an natur rag-eeun hag hep hantererez.

Klasket hon eus displegañ ha disklêriañ abegoù pennañ ar speredegez japanat. Hogen kement-se n'eo ket a-walc'h evit reiñ digareziou eus ar galloud o deus gouezet reiñ d'o bro. Ret eo soñjal he deus ar vro-se bevet pell amzer eviti hec'h-unan, oc'h argas didruez kement levezon europat. War-dro dibenn ar



c'hantved diwezañ, avat, e voe taolet trumm e-barz strollad ar broadoù bremanek, dre nerz an darvoudoù koulz ha dre youl he Mikado. Gwall-risklus e oa evit ur gevredigez chomet ken disheñvel diouz kevredigezioù ar C'hornog ; edo Bro-Japan war var koll he frankiz ha mont da drevadenn saoz pe rusiat. Penaos e ouezas en em ziwall diouz an tonkadur-se ? Un arouez en deus kemeret Hearn evit disklêriañ dimp an dra-se. Klevet hoc'h eus komz eus an doare gouren anvet *jiou-jitsou* gant Japaniz. An anv-se a dalv kement ha « trec'hiñ en ur blegañ », rak pal ar gouren-se eo lakaat nerz ar c'heveler da dalvezout da faezañ anezañ : seul greñvoc'h eo an den, seul arvarusoc'h eo evitañ. Un ampartiz diaoulek a zis-kouez Japaniz evit an arz-se, a c'hell lazañ un den aes-tre, pe da vihanañ terriñ dezañ un ezel pe zaou nael ha kempenn-mat, diouz ma fell d'ar gourener : — e gwirionez, ur seurt emgann dizarm eo kentoc'h eget ur gouren. Ma, dres an arz-se eo o deus dibabet Japaniz evit sevel galloud o bro diwar goust ar Re Wenn er Reter : lakaat nerz o enebourion da dalvezout evit dizarbenn anezo. Gouezet o deus kemmañ framm o c'hevredigez end-eeun a-walc'h evit kerzout a-skoaz gant broioù Europa hep koll an traoù mat a oa er framm-se. Pa weljod Japaniz o tiezel darn eus o boazioù iskis hag o sevel labouradegoù, o teskiñ ijinou ar peoc'h ha dreist-holl re ar brezel, o fardañ kanolioù ha listri hobregonet, e voe kredet dre ar bed e oa deut bro goz ar Samouraied da skoliad fur ha sentus sevenadurez Europa. Darn a oa laouen gant-se, o welout dija un duchenn nevez digoret d'ar broioù galloudus ; darn a oa doaniet o welout ur bobl ken boemus o vont da goll. Didouellet e voent

abred : ar c'hanolioù gwerzet gant Europiz, an armeadoù kelennet ganto a vresas e 1905 ar Rusianed a glaske teurel o c'hrabanoù war Gorea ha Mandjouria, a selle dija Japaniz outo evel o « c'helc'h-bevañ » ... ha neuze e teujod en Europa da gomz eus « an arvar melen ». Tud 'zo avat n'o doa ket komprenet c'hoaz, seul vuioc'h ma voe Bro-Japan a-du gant ar Re Unanet e-pad ar brezel diwezañ ; kredet e voe e oa deut ar bugel foran da furaat. Hag an Amerikaned, taget d'o zro gant debron an impalaerouriez, a savas c'hoant enno ober eus Bro-Japan un drevadenn guzet. Klask a rejont mougañ ar vro-se evit he doñvaat, dre nac'hañ outi ar marc'hadourezioù retañ ; ha sachañ a rejont d'o heul ar Saozon hag Hollandiz Indonezia, a oa en a-raok kentoc'h a-du gant Bro-Japan. Anavezet eo ganeoc'h peseurt respont a-zoare a roas Japaniz d'ar brabañserez-se.

Hag istor Bro-Japan abaoe tri-ugent vloaz a zo en e bez ur respont ivez, ur respont d'ar re a gred eo ret d'ur bobl wan, evit ober berz, ober fae war he hengounioù ha mont da varmouzer sentus ar stadoù bras ha brein. Ur skouer splann eo eus petra a c'hell ur vro dister, entanet gant ur feiz virvidik hag an doujañs ouz an hendadoù. Broioù a welomp bremañ o kompren ivez ar wirionez-se ; broioù all a welomp — n'eo ket dav din menegiñ anv ebet, — o chom bouzar hag aheurtet hag o tilezel muioc'h-mui andonioù o gouenn. Gwa int-i ! Evidomp-ni, salv ma ouezimp ober hor mad eus skouer Japaniz.



# KUDENNOU DISTAGA

gant F. Kervella

AR V (*hag ar sonion o lenna d'ezañ : O, OU, W, U*).

Unan eus ar c'hudennou diaesa evidomp e vo unvani, pe damunvani, an doare da zistaga ar yez. Betekhen hon eus bet preder a-walc'h gant an doare-skriva, ha n'eo ket bet studiet nemeur an distagadur.

Dre ma teuio avat ar brezoneg da veza muioc'h-mui yez pemdeziek an dud deskel, e vo ret rei reolennou kenspisoc'h. Bremañ marteze ma'z eur krog da rei kenteliou skol-uhel e brezoneg evit ar wech kenta, ha se er-maez eus Breiz-Izel, e c'hell beza ar mare da gregi da studia eun nebeudig kudennou, ha ne c'heller ket mont doun e studi ar yez hep na vije strobet ganto ar studier.

Ar bodadennou bet graet evit diazeza ar reizskrivadur nevez peurunvan o deus diskouezet e oa kudenn ar *v* an hini ziaesa marteze da eeuna. Ganti eo eta e krogin er wech-mañ.

DIAZEZ

Gouzout a reer ez eo diazezet distagadur ar brezoneg lennek, dreist-holl war zoare-distaga Bro-Leon. Kement-se a c'hoarvez dreist-holl dre ma 'z eo ledanoc'h doare Leoniz da gomz ha dre ma chom en o

zouez kalz soniou aet da goll e lec'h all, dreist-holl ar *z* gwan (o klota ouz *dd* Kembreiz) hag an diouvogalennou evel *ao* (e geriou evel *kaol, taol*).

Alies a-walc'h avat e c'hoarvez ivez e tistresfe Leoniz soniou a zo : an diouvogalenn *ae* o tont da *ea* e Leon, e geriou evel *maez, laez, gruet* ; an *e* o tont da *ea* e geriou evel *sec'h, dec'h, bec'h* ; an *o*-fri da veza *ou* (brezouneg Leo*u*n). Neuze e ranker klask eun doare distaga reisoc'h e lec'h all.

E-touez al lizerennou a gemm ar muia eus an eil penn d'egile a Vreiz-Izel emañ *z* ha *v*. Ac'hano an diou reolenn a zo bet degemeret e Roazon evit sevel ar reizskrivadur peurunvan :

— *z* a vo skrivet *zh* bep gwech ma vez distaget *c'h* (skrivet betek-hen *h*) e Gwened ;

— *v* a vo skrivet e penn diweza eur ger bep gwech ma kaver *ù* e Gwened. Pevar seurt geriou a vo kemmet gant ar reolenn-se : a) geriou enno *o* war-lerc'h *a* pe *e* : *brao, klao, kao, breo, hekleo, bleo, reo* a ranko beza skrivet *brav, klav, kav, brev, heklev, blev, rev*. — b) geriou enno *ou* war-lerc'h *i* : *diou, liou, piou, riou* a zo da veza skrivet *div, liv, piv, riv*. — k) E geriou a zo e teu *o* (evit *ao*) da veza *av* : *divalo, ilio* a vo skrivet *divalav, iliav*. — d) erfin, ar pez a zo ar pouezusa moarvat, e vo skrivet gant *v* geriou ma 'z eo deuet an *o* da vogalenn enno goude *l, n, r, z, i* kensonenn : *salo, ano, garo, mezo, hizio* a zo da veza skrivet *salv, anv, garv, mezv, hiziv* (*i* kensonenn o tont da *i* vogalenn).

Ne glot mui ar skritur eta ouz hon doare distaga bous. A-taol diluzia kudenn ar *v* er skritur hag en distagadur e rankomp diluzia da genta hini *w* kensonenn ha *w*.





Ar son w, a glot ouz *o* hag *ou* kensonenn, a gaver arouezíet e pevar doare-disheñvel :

*a*) gant *w* (*gwez, gwiridik, gwaz, war*).

*b*) gant *ou* (*koueza, kouign, riou, liou*).

*k*) gant *o* (*koant, c'hoant, bleo, brao*).

*d*) gant *v*, dreist-holl er skritur nevez : *brav, dav, riv, liv, levr*, h.a.

*Eveziadenn*. — E Bro-Wened ez eus en doare-skriva heuliet betek-hen daou zoare da arouezia ar son o klota ouz hor *w* :

a) *u* dirak *a* : *hoant, hoart, goar, goan*.

b) *ù* pe *u* dirak *e* hag *i* : *guin guen*, ha war-lerc'h *l, n, r, i* : *anù, garù, hiziù*.

Izeloc'h e vo displeget ar perak eus an doare-se da skriva.

Er skritur ne vez graet gant al lizerenn *w* nemet :

*a*) war-lerc'h *g* e penn kenta eur ger : *gwenn, gwall, gwir, gweuz, eur walenn, eur werennad win*.

Er skritur nevez e vo kavet ivez goude *c'h* (pa gaver *hu* e gwenedeg) : *c'hwec'h, c'hwek, c'hwi, c'hwibu*.

*b*) dirak ar vogalenn *ou* e diabarz eur ger : *louzaouer*. Kement-se hepken evit ma n'en em gavo ket daou *ou* en eur gichen (skrivet e vo *louzaouerez*).

*k*) e geriennou a zo evel *war. Erwan*, dreist-holl er re a zeu eus ar c'hembraeg : *awen, delwenn*.

*d*) er geriou kevrennek savet diwar ar geriou meneget betek-hen : *rakwel, diwar, diwan* (ha *trawec'h* en doare-skriva nevez).

Ne vez ket al lizerenn skrivet *w* distaget evel *ou* pe *o* kensonenn dre-holl avat.

1. E Bro-Dreger, dre vras, e vez distaget *w* e kement lec'h ma vez skrivet.

2. E Bro-Leon hag e Bro-Gerne e teu dalc'hmat da veza distaget *o* dirak *i, e* hag *eu* (nemet er strollad *gw*) :

*gwerc'hez* (gwèrc'hez), *ar werc'hez* (ar vèrc'hez)
*gwiniz* (gwiniz), *da winiz* (da viniz)
*gweuz* (gweuz), *diweuz* (diveuz)

Dirak *a* e vez distaget *w* e pep lec'h (nemet er ger *war* = var) :

*gwan, re wan.*

3. E Bro-Wened e vez distaget dalc'hmat *ù* (= *u* kensonenn) dirak *e* hag *i, zoken war-lerc'h G,* ha skrivet gant *ù* pe *u* en doare-skriva heuliet betek-hen : *guin guen, guern, guir, huizi* (gwin gwenn, gwern, gwir, c'houizi).

Dirak *a* e vez skrivet *o* ha distaget *w* : *goard, goas, goan,* (gward, gwaz, gwan).

*Evezïadennou.* 1. An distagadur *o* dirak *eu, e* hag *i* e goueled Breiz-Izel a zispleg ar c'hemmou a zo etre doare-distaga Tregeriz hag ar skritur degemeret evit ar yez unvan. Geriou evel *avel, nevez, mevel, mervel, evit,* a rankfe beza skrivet *awel, newez, mewel, merwel, ewit* hervez doare-distaga Bro-Dreger. Gwenediz ivez a skrive : *aùel, neùé, meùel, merùel, eùit.* Gant an dalvoudegez nevez roet d'al lizerenn *v* ne vo ket diaesoc'h evito lenn ar geriou-se eget ne deo da Dregeriz.

2. Ret eo notenni ne gaver a *u* kensonenn e Gwened nemet dirak ar vogalennou staon : *eu, e, i.* Dirak *a* e kaver ez-reiz eun *o* kensonenn, ca lavarout eo eur *w* klasel. A bouez bras eo kement-se evit rei da anaout e rank an daou son beza notennet gant *w.*

*a)* Ouspenn e Bro-Wened e vez distaget *gwe, gwi, c'hwe, c'hwi* en eun doare kemmet. Eul lodenn vat eus Leon ha Kerne a anavez an *u* kensonenn, pe gentoc'h eun *eu* kensonenn evel n'hen notenn an ao. Rouz e trede levrenn e « Atlas Linguistique ». Techet e vezer kouiskoude da astenn re an holl e gredan ar son-se. Setu ar pez en deus graet an ao. Rouz endeeun, ha war e labour e kaver ar son-se merket evit Plougastell ha Rumengol. Evidoun-me n'am eus klevet e kanton Daoulaz nemet *gw* (ha neket *gw* pe *gu* kensonenn), distaget dre- evel e Bro-Dreger. Hervez Abeozen e vefe kavet ar son *gw* ivez en eul lodenn vat a vro-Leon. Ne glot ket



ouspenn kartennou an ao. Rouz an eil ouz eben, ar pez a zo souezus a-wale'h :

Kartenn 256 : ger *gweskleño, glesker, ran,* h.a. Notennet ez-reiz *gwéskle* ha *gwisklaoñ* (Notenni a ran amañ ar soniou en eun doare aes da voula) (1).

*gwisklaoñed, gwisklivi.*

Kart. 255 — Aze em eus klevet *gwélé* ha neket *gœélé* (*œ* = eu kensonenn) na *gùele* ; *gwélèt* ha neket *gœélèt* (k. 287) ; *gwénn* ha neket *gœènn* (k. 290). Hevelep tra evit *gwenan* (291), *gwennag* (293), *gwerc'hez* (294), *gwerza* (295), *gwez* (298), *gwi-ader* (299), *gwiniz* (300).

En enep ez eo *gwetur* notennet mat-tre (297).

*b)* Ar vogalennou-staon ; *e,* hag *i* dreist-holl a zo anezo lizerennou kontammus. (Kv. ar pennad « Kontammadur ar vogalennou » e *Yezadur ar Brezoneg Krenn* Abeozen, *Sterenn* niv. 7., p. 30). Ha n'eo ket evit ar vogalennou uemetken eo ez int kontammus ! Setu dres ar pez a c'hoarvez gant *w* en degouez-mañ : elec'h *ou* pe *o* kensonenn e klever neuze ar son mistraet *eu* pe *u* kensonenn. An darvoud-se eo a c'hoarvez dreist-holl e kreizteiz ar vro.

Ouspenn a c'hoarvez avat : *g* ha *k* a zeu da veza distaget dre ar staon, « glebia » a reont e-lec'h choum da veza kensonennou-korzailhenn. *G* a zeu neuze da veza distaget evel *dj* pe *dy.* *K* evel *tj* pe *ty* (eur bugel eus Hoc'htre, — Kerne-Uhel, — a skrive gant eur brizskrivadur gallek : « horn diouenne » evit « holen gwenn »).

E kanton Daoulaz e kaver ivez *g* ha *k* kensonennou-staon er geriou en *-ik* pe *-ig* : *pik, kig,* h.a. (2).

## GERIOU GANT GOU- ER PENN ANEZO.

Geriou evel *gouel, gouenn, gouez* a vez skrivet enno *gou-* ha neket *gw-.* Kement-se a c'hoarvez dre ma ne zeu neblec'h an *ou*-se da veza distaget *o* pe

(1) Alies e vez klevet ar stumm *bisklaoñ, bisklaoñig* dre [illegible] : lakaat *b* e-lec'h *gw.* An darvoud enep a c'hoarvez [illegible] : Ret d'in lavarout *gwest* e-lec'h *boest, gwered* e-lec'h *bered.* [illegible] *gweskledi* [illegible] ivez n'am eus klevet biskoaz al lester [illegible] al lester [illegible] *-ed* evit Plougastell. Alan avat eus eus klevet al lester [illegible] pe *-i* :

(2) N'eo ket hepken e brezoneg eo e c'hoarvez an dra-se. Anavezout mat a rear ar c'hemm [illegible] *ch* ha *g* en alamaneg hervez m'emaint gant eur vogalenn [illegible] : *a, o* *u* [illegible] *ou* brezonek pe eur vogalenn [illegible] *e, i, ü* [illegible] *a* [illegible] zonekl.



6

*u* kensonenn. Eur vogalenn wirion eo an *ou*-se, hag e Bro-Leon da vihana e kouez ez-reiz ar pouez-mouez warni er geriou eunsilabennek. Distaga a reer, neket *gwêl*, *gwên*, *gwêz*, hogen *gouel*, *gouenn*, *gouez*. Er peurrest eus Breiz-Izel ne vez ket graet eun diforc'h ken splann.

AR V ER SKRITUR HAG EN DISTAGADUR.

Kavet e vez *v* er skritur :

*a*) e penn kenta pe e diabarz ar geriou evel kemmadur diwar *b* pe *m*.

*b*) e diabarz geriou a zo : *ivez*, *evez*, *mevel*, *avel*, *aval*, h. a.

*k*) e dibenn eur bern geriou. Hervez emgleo Roazon e tleo beza lakaet hiviziken e-lec'h ma kaved e Gwened *ù*, e-lec'h all *o* pe *ou*, e brezoneg krenn *u* (gwelout uheloc'h) : *div*, *nav*, *iliav*, *levr*.

*d*) e dibenn pe e diabarz geriou goude eur vogalenn-fri dindan ar stumm *-ñv* a glot alies ouz *ff* krennvrezonek.

E keñver an distagadur e c'heller ober daou rummad bras eus ar geriou-se :

— ar re ma 'z eo *v* eur gensonenn c'hlan.

— ar re ma 'z eo *v* eun hanter-vogalenn.

*v kensonenn*. — v a vez dalc'hmat kensonenn pa chom anat e teu diwar *b* pe *m*, ar pez a c'hoarvez e penn kenta ar geriou pe etre diou rann eur ger kevrennek : *ar vuoc'h*, *diviz*.

*Kevezindenn*. — Ne vez ket arouezlet *v* e kement lec'h ma vez klevet. Ne vez ket merket blotadur ar *f* e penn kenta eur ger : ar *forc'h* ne vez ket merket kennebeut blotadur *s*, *ch*, en bevelep degouez).



Ouz lost eur ger e vez arouezlet alao ar *v* n'eo ket hanter vogalenn gant *f* : *kof* (dist : *kòu*), *korf* (dist : *korv*).

*v hanter-vogalenn*. — Distaget e c'hell beza evel *v*, *w*, *u* kensonenn, pe zoken *o* vogalenn, pe c'hoaz chom hep beza distaget.

1. Distaget e c'hell beza e pep lec'h evel *v*. Hennez en doare-distaga Goueloiz hag astenn muioc'h-mui a ray dre ma vo skrivet, anat eo.

2. Distaget e c'hell beza e pep lec'h (pa vez hanter vogalenn) evel *ù* : hennez eo doare-distaga Gwenediz ha reiz eo e talc'hfent d'ezañ.

3. Beza distaget evel *w* e pep lec'h nemet dirak *e*, *eu* hag *i* vogalenn. Hennez eo doare-distaga an darn vrasa eus Kerne : *klañv*, *doñv*, *kreñv*, *tev*, *liv*, *keviou*, *levriou* a vo distaget evel ma vijent skrivet : *klañw*, *lewdoñw*, *krenw*, *tew*, *liw*, *kewyou* (*i* kensonenn), *lewryou*.

En enep *livet*, *div eur* a vo distaget evel ma vezont skrivet.

4. E Leon ha Treger ez eo luzietoc'h c'hoaz an traou :

— a-wechou ne vez ket klevet ar *v* : *dav*, *fav*, (degumuj), *en e sav*, *kreñv*, *klañv*, *kuñv*, h.a.

— distaget e c'hell beza goude *n* : *preñv* pe etre diou vogalenn : *levoc'h*.

— distaget *w* (*o* hag *ou* kensonenn) er geriou skrivet breman gant *o* pe *ou* : *teo*, *brao*, *liou*.

5. Er-maez eus Bro-Oueld ha Bro-Wened e vez klevet dalc'hmat *o* vogalenn goude *l*, *n*, *r*, *z* : *salo*, *malo*, *ano*, *c'houero*, *laro*, *mezo*, *azo*, h.a., pa vez al lizerenn-se e dibenn ar ger : hogen klevet e vez kentoc'h : *salver*, *malvenn*, *envel*, *tirvi*, h.a.

Studi al lizerennou *w* ha *v* en deus diskouezet d'eomp eun dra : aner e vefe rei adalek bremañ eun doare-distaga reiz evit Breiz a-bez.

Tri rummad distagerien a gaver e-keñver *w* :

1. Distagerien *ù* e pep lec'h nemet er strollad *gwa* (Gwened)

2. Distagerien *w* e pep lec'h (Treger)

3. Distagerien *v* er penn dirak *e* hag *i* (Leon-Kerne).

Pevar rummad a zo e-keñver *v* (pa vez hanter vogalenn, anat eo) :

1. Distagerien *ù* e pep lec'h (Gwened)

2. Distagerien *v* e pep lec'h (Gouelo)

3. Distagerien *w* peurvuia (Kerne)

4. Distagadur kemmesket (Leon-Treger).

Gwelout a reer eta n'eus nemet e Gwened e klotfe distagadur an diou lizerenn.

Er rannyezou all, er pez a anved K. L. T. e teuio, dre ma vo ledet muioc'h ar brezoneg dre ar c'heladuennou hag ar skol, an doareou disheñvel da zistaga da dostaat buan. Eun hentenn bennak da veza heuliet a c'heller erbedi adalek bremañ :

— Argas an distagadur a lez *v* da goueza. Dibab neuze an distagadur a zereo ar gwella. Re an hanternoz a zibabo kentoc'h *v*, re Gerne kentoc'h *w* a dosta anezo muioc'h ouz *u* Gwenediz.

— Berraat ar geriou a vez skrivet bremañ *lano*, *baro*, *bezo*, h.a. e doare o zostaat ouz *lanv*, *barv*, *bezv*. Mirout dreist-holl ouz liesterjou evel *baroiou*, *maroiou*, stummou evel *garooc'h*, h.a.

Evel-se e teuio ivez tamm-ha-tamm distagadur ar brezoneg, evel m'eo deuet ar reizskrivadur anezañ da unvani. Arabat kaout aon da zistaga *eeun* ha *fraez*. Komprenet e viot e pep lec'h. Seul vui e « lonkot » al lizerennou hag ar silabennou, avat, seul vui e vezo tenn ho kompren.

F. KERVELLA.

# TE PE C'HWI ?

*Kendalc'h*

Setu amañ, goude ar respont deut eus Douarnenez ha moulet war niverenn Mae-Mezeven, respontoù all d'hon enklask diwar-benn implij *te* ha *c'hwi* en hor yez.

An enklask-se a reomp dreist-holl gant skoazell izili Kevrenn ar Yezoniez Vrezonek er Framm Keltiek ha kenskriverion Ensavadur Breiz. Pep respont, aval, ne vern a-berz piv, a vo deut mat. — R. H.

## BRIGNOGAN ha BRO-BAGAN

*Te* ha *c'hwi* a vez implijet dre amañ kenkoulz hag *out* hag *oc'h*.

*C'hwi* a ziskouez an doujañs. Komzet e vez dre *c'hwi* d'ar veleion, d'ar mezeg, h.a. Ar stumm-se a reer ganti ivez pa gomzer d'ar re goz.

*Te* evelato a vez implijet alies pa stager da gomz gant un estrañjour bennak, ha pa vefe hemañ un « aotrou » pe un den diwar ar maez (nemet ur beleg e vefe), tra ma vefe graet emichañs « *vous* » e galleg en ur gomz gant an hevelep re.

Ar re goz a lavar e komze ar vugale dre *c'hwi* d'o c'herent en « o amzer ». Bez' e tale'her d'ar c'hustum-se e liegezioù a zo, war am eus klevet. Hogen *te* a zo a dra sur kalz implijetoc'h eget *c'hwi* hiziv an deiz.

P. K. (Gouere 1942).



## AR FOUILHEZ

Bep gwech ma fell da unan bennak diskouez doujañs e-keñver den pe zen, e komz dre *c'hwi*. *Te* a vez graet ganlañ e troioù all.

Da skouer, ez implijer *c'hwi* pa gomzer d'ar person, d'ar mezeg, d'ar skolaer. An dud yaouank etrezo a ra gant *te*.

Diwar an amzer ma stag da varvailhat, ne implij ur c'hrouadur nemet *te*. Da c'hwec'h pe seiz vloaz, avat (da lavarout eo, pa zeu d'an oad a skiant) e krog da gomz dre *c'hwi* d'e vamm. Nemet e kendalc'h da gomz dre *te* d'e dad. Hogen, da hemañ ivez, ur mab a gomz dre *c'hwi* pa'z eo deut war an oad.

Ur vamm a lavar *te* d'he bugale. E Brenniliz, avat, ur pevar c'hilometr diouz ar Fouilhez, e lavar *c'hwi* dezo, zoken pa'z int yaouank-flamm.

R. (Gouere 1942).

## GWISKRIV

Atav ez implijer *c'hwi*. *Te* hag ar stummoù-verb o klotañ gant *te* a zo dianav.

M. M. (Gouere 1942).

## KEMPER-GWEZENNEG ha KANTON PONTREV

a) *C'hwi* a vez lavaret dalc'hmat d'an Tad ha d'ar Vamm.

b) *C'hwi* a vez lavaret gant ar baotred ouz ar merc'hed, zoken peurliesañ gant ar vreudeur ouz o c'hoarezed.

k) *Te* a vez lavaret gant ar baotred yaouank kenetrezo.

Abad L. ar FLOC'H.

TREGER ha KERNEV

E Treger e vez implijet bras *te* ha *c'hwi*.

*Te* a vez implijet gant ur bugel o komz ouz e dud. Diwezatoc'h, pa vez deut da greskiñ hag e dud da gosaat, e raio gant *c'hwi* peurvuiañ.

Ouz e dud-koz e raio atav gant *c'hwi*. Etre mignoned koz e reer alies gant *te*. Etre mignoned nevez, ober gant *te* a ziskouez en deus fiziañs an hini a ra gant *te* ouz egile.

E Kernev (Karaez, Plouger) ma'z on bet o chom eno a-raok ar brezel, em eus merzet gant souez vras eo dianav-mik implij *te*, hag hor matez hag a oa genidik eus Plouger ne gomprene ket ar gouerion ac'han pa'z aent outi gant *te*.

A.G.

TREGER ha KERNEV

1. *Te* ha *c'hwi* a vez implijet a-gevret e Treger.

2. E Kernev, daou stumm :

*a*) e bro Gallag, Karnoed, e vez implijet *te* ha *c'hwi* ivez.

*b*) e Mael-Karaez *c'hwi* hepken.

Ar BARZIG

SANTEG (LEON)

Setu amañ an implij a reer e Santeg, parrez va c'herent, eus ar gerioù *c'hwi* ha *te*.

1. Ar vugale a gomz atav dre *c'hwi* ouz o zad hag o mamm, tud-koz, eontred ha moerebed, hag an holl dud oadet.

An dud deut a gomz dre *c'hwi* ouz an dud a zo kaiz kosoc'h egeto, pe o deus da welout warno, evel



mistri, beleion... hag ivez ouz an estrañjourion ha tud digenvez.

Anaout am eus bet graet priedoù, e-touez ar re goz, hag a yae dre *c'hwi* an eil d'egile. Rouez-kenañ int.

2. An dud er memes oad, hag eus ar memes renk, p'en em anavezont mat, a gomz atav dre *te* etrezo.

Ar gerent a ya atav dre *te* d'o bugale, hag ar re goz d'ar re yaouank.

En ur ger : *c'hwi* eo ger an doujañs ha *te* ger ar c'hendere pe an trec'h.

Abad F. GUIVARC'H.

BRO-BAGAN

(Kendalc'h)

War va respont d'hoc'h enklask diwar-benn *te* ha *c'hwi*, n'em boa lavaret mann eus ar stumm implijet gwechall etre ar priedoù, o vezañ ma'm boa bet belek neuze respontoù disheñvel. Bremañ e vez graet gant *te*. Hogen sur on e veze graet gant *c'hwi* gwechall, emichañs kent 1900-1910. An holl respontoù am eus kendalc'het da zastum digant ar re goz abaoe pemzek devez a zo unvan (sur a-walc'h n'em boa ket goulennataet an dud sklaer a-walc'h a-raok).

*C'hwi* hepken a veze implijet gwechall. Setu pez a lavar an It. Pont, genidik eus Brignogan (65 bloaz pe war-dro) :

« *C'hwi* a veze implijet em bugaleaj etre ar priedoù. Komz dre *te* d'ar gwaz pe d'ar wreg a oa zoken ur seurt kunujenn. Ur wech, pa oan c'hoaz bugel, va mamm a c'houlennas diganin mont da gerc'hat un dra bennak e ti un amezegez. Dor he zi a oa

digor hag he gwaz a oa e-barz. Ma ! en ur glevout an daou-se o komz dre *te* etrezo, intentet em eus e oa tabut bras en ti-se, ha me en-dro d'ar gêr diouztu. »

P.K. (Eost 1942).

## ENEZ SUN

*C'hwi :*

Etre an tad hag ar vamm.
Etre ar gerent (tad ha mamm) hag ar vugale.
Etre breudeur ha c'hoarezed.
Etre ur c'hrouadur hag un den kosoc'h.
Etre tud deut war an oad.
Etre gwazed ha merc'hed.

*Te :*

Etre bugale ha paotred yaouank eus an hevelep oad.

An tad pe ar vamm da unan eus o bugale a zo bet disent, evit diskouez o displijadur.

Etre bugale eus an hevelep tiegez pe tud pa vezont broc'het.

*En ur ger berr :*

Peurliesañ ez eus gant *te* ur ster-gwasaal. Tener ha seven eo *c'hwi* war un dro.

L.D.

## PONT-'N-ABAD

E kanton Pont-'n-Abad, *te* a zo gourel, *c'hwi* a zo gwregel.

Ur vaouez a lavaro *te* d'an holl wazed pe baotred, zoken d'ar re n'int ket anavezet ganti.

Ur paotr a lavaro *c'hwi* d'an holl verc'hed, pried ha c'hoar hag all.



E *kêr* Bont-'n-Abad nemetken, ha moarvat diwar levezon ar galleg, e vez klevet a-wechoù brezonegerezed o lavarout *c'hwi* da baotred a vez. Morse, avat, ne vez lavaret *te* d'ur vaouez gant ur paotr.

YOUENN DREZEN.

## SKAER

E Skaer ne vez implijet nemet *c'hwi* gant an holl.

E. KRAFF.

## AN HENBONT

*C'hwi* hepken a zo implijet e kanton an Henbont a-bez.

LOEIZ HERRIEU.

## PONDIVI

E kanton Pondivi e vez graet gant *c'hwi* hepken. *Te* a zo dianav-krenn. Meur a wech em eus klevet-me tud a ziwar ar maez, — mitizion dreist-holl degouezet nevez zo' e kêr, desket ganto un nebeut fragalleg, o treuzlec'hiañ e galleg an doarezennoù komz ma raent gantañ e brezoneg. Implijout a raent ur furm hepken, « *toi* » pe « *vous* », ken na veze iskis meur a wech o c'hlevout o komz galleg. Unan a lavare « *tu* » d'an holl, zoken d'an itron : « *toi, Madame, tu...* » endra ma rae dalc'hmat unan all gant « *vous* » hepken, zoken ouz bugale vihan eus he ziegez hag anevaled.

Pez a lavaran am eus kavet a-hend-all kadarnaet gant daou desteni a bouez : re an AoAo. Per ar Gov ha Per ar Rouz.

1. An Ao. 'n Abad Per ar Gov, ar yezadurour anavezet-mat, — Doue d'e bardono ! — a oa genidik

eus Bertelame-Baod hag en deus bevet pell amzer e Keranna, e Pleuigner hag e Pondivi, — ouzpenn ugent vloaz el lec'h diwezañ-mañ.

Setu ar pez a skrive-eñ en ur pennad-skrid anvet « *Du tutoiement en breton de Vannes* » et « *Mélanges bretons et celtiques offerts à M. J. Loth* », Roazon 1927, p. 198.

« Argoad : e Goueled-Gwened a-bez hag e bro Bondivi ne vez ket graet gant *te* ; e kantonioù Logunec'h ha Sant-Yec'han-Brevelc er c'hontrol ez eo ken boaziet *te* ma reer gantañ zoken pa gomzer ouz tud koz ha beleion. Hogen amañ e vez implijet atav ar furm *te*, morse ar furm *ha* (da), zoken evel raganv renet : *te benn, te zorn...* »

2. Lavarioù an Ao. Per ar Gov a glot penn-da-benn gant enklask an Ao. Kelenner Per ar Rouz, eus Roazon, en e labour ken talvoudus, « *Atlas linguistique de la Basse-Bretagne* ».

Evit Noal-Pondivi, ar furmoù roet gantañ a ziskouez anat ne vez ket graet er vro-mañ gant *te*. Sellout da skouer ouz ar c'hartennoù 51, 54, 57, 60, 70, 107, hag all. Displegadur ar verboù hag ar raganvioù en eil gour unan n'eus ket anezañ.

R. KADIG.



# " GWREG AN TOER "

Prezegenn graet e Roazon-Breiz
d'ar 5 Gwengolo 1942
gant Roparz Hemon

Dizale, spi am eus, e c'hellimp lenn *Gwreg an Toer*, pez-c'hoari nevez T. Malemanche.

Displeget e voe d'ar 25 a viz Gouere gant strollad *Gwalarn* e Roazon-Breiz. Evel-se n'eo ket dianav.

Un oberenn nevez gant hon dramaour bras a zo un darvoud a bouez. *Gwreg an Toer*, hag hi berr, a dalv ar boan bezañ studiet akelus.

E-giz *Marvailh an Ene naoniek*, e tremen e-kichen Brest, er vro anavezet mat, ha karet, a gredan, gant ar skrivagner. E-giz *Marvailh an Ene naoniek* (eil stumm), n'eus en darvoudoù netra dreistnatur, netra dreistordinal. Ur vaouez yaouank c'hoaz, dimezet gant ur micherour, — un toer, — deut war an oad, he deus kemeret ur mignon, un eilmestr eus ar verdeadurez-vrezel. C'hoantaat a ra marv he gwaz, hep hen anzav outi hec'h-unan moarvat. Dres, un deiz m'eo deut he mignon d'he gwelout, e oar emañ he gwaz e riskl da vervel, hag eñ o pignat war un doenn gant ur gorden re vresk. Ha torret e vo e c'houzoug d'ar paotr koz ? Ha digabestr e vo ar wreg ? Nann avat. Distreiñ a ra an toer d'ar gêr, yac'h evel a-raok, hag ar mignon a ya kuit, marteze da viken.

Nebeut a gomzoù. Ha buhez daou zen koulskonde diskuliet en he hed. An den koz, gwidreüs ha goapaus, kriz, mat hag onest war un dro ; unan eus ar re-se a oar kemer ar bed evel m'emañ, an dud evel m'emaint, sturiañ e hent sioulik dre douez ar skoselloù, boazet, — dre e vicher moarvat, — da vale bemdez war var e vuhez hep koll e benn. Ar vaouez, er c'hontrol, re wan, re lent, re ziseblant ivez da stourm ouz an tonkadur. Gouzañv a ra, ha ne gred ket tec'hout, ha ne gred ket ober droug d'he fried, hag aon he deus razañ ha rak an holl, rak an amezeion, rak ar vatez zoken. Nemet ur spi, ur spi divent a sav en he c'hreiz : ur gorden vresk kaset gant ur galloud madelezus bennak d'he dieubiñ... Ha ne vo ket dieubet, rak ne zeu o dezo nemet gant ar re a oar enebiñ kalet ha buan. Gouzañv a raio, betek he deiz diwezañ marteze. Gouzañv ha derc'hel avat, se a oar ober.

An daou zen all er pez-c'hoari, ar paotr yaouank hag ar vatez, n'int ket tresel ken spis ha ken kreñv, evel ma tere. Hogen, — hag amañ ez eus merk ur gwir dramaour, — lud wirion int ivez. Ar paotr kaer, nebeut-tre a galon dezañ, hervez ster leun ar ger kalon, da lavarout eo, dezañ nebeut-tre a gadarnded hag a vadelez, — nebeut-tre a youl, o klask kaout e blijadur hep-mui-ken. Ar vatezig, digor he daoulagad, oc'h ober he mad eus gwander ar vestrez.

Meuleudi voutin, lavarout eo savet-mat pez-c'hoari nevez T. Malemanche. N'hon eus ket avat re a bezioùc'hoari brezonek frammet-start, aozet pep darn anezo gant evez. Hag ur pennober eo *Gwreg an Toer* er feur-se. Amparliz un den a vicher, da gentañ-holl,



ha dreist-holl preder un arzour hag ur skrivagner bras. Ar gorden vresk, kreizenn hag arouez ar pezc'hoari a-bez, a zo kempennet hec'h istor en doare ma vo tro-ha-tro pennabeg da lavaroù ha jestroù ar pevar c'hoarier, oc'h ober (hep goaperez) ur skoulm etrezo. Ha diwar an istor-se e kresk a-nebeudoù ar from hag ar c'hevrin.

Rak e *Gwreg an Toer*, evel en holl skridoù T. Malemanche, ez eus kevrin. Nann kevrin anat e-giz hini diwezañ lodenn *Gurvan*. Lavaret em eus n'eus amañ nemet lud ha darvoudoù ordinal. Kevrin o sevel padal evel tro-war-dro d'an dud ha d'an traoù, ar c'hevrin a vez merzet er vuhez pemdeziek gant ar varzed, ha lakaet ganto da splannañ dirak an holl. Adarre ez eus amañ kudenn an den hag an tonkadur, diluziet, — ma c'hell bezañ diluziet, — en un doare keltiek-rik : nann oc'h en em sevel, nann o plegañ, hogen o terc'hel penn didrouz.

N'hor boa ket kavet nemeur betek-hen e c'hoariva T. Malemanche un elfenn a ro da *Wreg an Toer* ul liv disheñvel : ar fent. Ha sevel a ray Malemanche ur pez-c'hoari fentus un deiz, ne ouzon ket. Hogen an den koz amañ, an toer, a oar c'hoarzin ha farsal, — daoust m'eo teñval a-walc'h gantañ ar c'hoarz hag ar farserez.

Evidon-me, n'em eus ket diskleriet c'hoaz pez a gavan dreist er pez-c'hoari kaer-mañ : blaz gwirion ar vro, a zo va bro ivez, al Leon du, ar maezioù kriz dindan an oabl izel, ha kalonoù berv an dud a seblant bezañ yen, peogwir e ouzont tevel.

# Gerioù angl-saoznek e brezoneg

An Ao. M. Förster a reas d'ar 6 Mezeven 1942 ur brezegenn dirak Akademi Bavariat ar Skiantoù diwar-benn « Gerioù angl-saoznek e brezoneg ».

An darn vuiañ eus hor gerioù a zo keltiek, latin pe gallek o orin. Un nebeut anezo avat a zo germanek. Betek-hen avat ne oa ket bet klasket gouzout eus pe yez c'hermanek e teuent. Un dra hepken a oa anat : stummoù koz-koz a zo ganto.

Daoust ha ne vije ket deut ar gerioù-se diouz an angl-saozneg ? E kembraeg koulz hag e kerneveg e kaver amprestadennoù graet diarvar diouz ar yez-se.

Ar goulenn eo : ha bevet o deus hon hendadoù pell a-walc'h e-tal an Angl-Saozon evit bezañ kemeret gerioù diganto ? Ar Vrezhoned kentañ a oa en em ziazezet en Arvorig kerkent ha kreiz ar 5-vet kantved (peogwir e oa endeo un eskob breizat e Sened-Iliz Tours er bloaz 468). An Angl-Saozon kentañ a aloubas Enez-Vreiz e kentañ hanterenn an hevelep kantved. Ermaeziadeg ar Vrezoned a badas a-hed ar 6-vet kantved.

Al luc'hskeudennerez-diwar-nij a zesk dimp edo ar Vrezoned en Enez-Vreiz oc'h annezañ an uheldirioù, tra ma veze gwell gant an Angl-Saozon difraostañ goueled an traoniennoù. Daoust ha n'o dije ket bevet an div bobl kichen-ha-kichen e-pad ur prantad hir ?



Pez a lak diaes studi ar gerioù meneget a-us eo an dra-mañ : n'hon eus testeni ebet eus an angl-saozneg a-raok an 8-vet, testeni ebet eus ar brezoneg a-raok an 9-vet kantved. A drugarez, avat, da labourioù Luick war an benc'hermaneg, da labourioù Förster war an hengeltieg, e c'hellomp kaout un alberz eus stumm ar soniadoù er 5-vet kantved koulz en angl-saozneg hag e brezoneg.

Da skouer, hor ger *sankañ* n'hell ket dont eus an angl-saozneg *sencan* (8-vet kantved). En enep, e c'hell mat-tre diskenn diouz **sankjan*, furm an hevelep ger en angl-saozneg ar 5-vet kantved.

En hent-se en deus dizoloet M. Förster ouzpenn 60 amprestadenn diouz an angl-saozneg e brezoneg.

Setu aze un diverrañ eus ar brezegenn. Ret dimp gortoz embannadur ar brezegenn war he hed da c'houzout hiroc'h ha da varn talvoudegez ar gavadenn.

R.H.

# KI-RED AN NEÑV

Troet diwar Francis Thompson
gant Roparz Hemon

*Un nebeut bloaveziou 'zo, e voe goulennet diganin, dre hanterez T. Gwynn Jones, lakaat e brezoneg barzoneg hollvrudet Francis Thompson. Embannet e llee bezañ da geñver jubile Mr. Meynell, an den en deus graet ar muiañ da virout eñvor unan eus brasañ barzed katolik hon amzer. Al levr, a dlee ender-c'hel « Ki-Red an Neñv » e meur a yez, n'em eus gwelet biskoaz. Krediñ a ran e vo deut-mat va zroidigez amañ. — R.H.*

Tec'hout a ris, a-hed an nozioù hag an deizioù ;
Tec'hout a ris, 'hed bolzioù ar bloavezioù ;
Tec'hout a ris, 'hed hentoù treuzigellus
Va spered ; hag e-kreiz an daeroù,
Kuzat a ris, evel war nij ar c'hoarz.
Ha me d'an nec'h war hentoù lufr ar spi ;
Ha me d'an traoñ dre deñvalijenn ramzel
Islonkoù spont, o tec'hout rak an Hini
A gleven trouz e Dreid galloudek war va lerc'h.

Hag i, padal, hep tiz,
Distrafuilh ouz va heul,



Difonn ha mibin, hegus ha meurdezus,
O skeiñ, — ha sed ur Vouez
Hegusoc'h 'get an Treid :
« Pep tra 'zo trubard dit, à drubard din .»

'N em zifenn 'ris, berrboellik,
'Tal meur a brenestr ruz e ouelioù,
Stumm-kalon, kaeliet-stank a aluzenoù
(Ha me oc'h anavezout E garantez
O heuliañ, spontet-mik e vezen
Da gaout Anezañ, ha netra ouzpenn) ;
Hogen pep prenestr bihan pa zigore,
A serre trumm gant gwent E zonedigez.
Eskuit ar Spont, eskuitoc'h ar Garantez.
Tec'hout a ris a-dreuz da lez ar bed,
Da hejañ dorioù aour ar stered sioul,
O skeiñ, da glask ur gwasked, ouz o sparloù
Skiltrus ; o fregañ gant trouz sklintin
Ha glabous arc'hant perzier gwenn al loar.
Da skleur-an-deiz e laris : prim ; d'ar pardaez : buan,
Deus-te da verniañ bleunioù neñvel yaouank
Warnon, d'am c'huzat rak va C'harour euzus !
Lak-te da skerb vorennus war va zro,
N'am gwelo ket ! Rak E vevelion holl 'm eus hoalet
Da gavout en o lealded va zreisoni,
E fealded Dezañ o diwirionded din,
O eeunder ganas, hag o zouell didro.
O herr digant an holl draoù herrus a c'houlennis ;
Ha pegañ 'ris e blev c'hwibanus an avelioù.
Hogen, hag int o flourañ, lenkr ha rebus,
Ar savanennoù hir en neñvoù glas ;
Pe gaset gant ar Gurun,

O trouzal gant E garr a-dreuz d'an oabl,
'N ur strinkañ luc'hed 'tro d'o zreid dismegus : —
Eskuit ar Spont, eskuitoc'h ar Garantez !

Atav, padal, hep tiz,
Distrafuilh ouz va heul,
Difonn ha mibin, hegus ha meurdezus,
Edo o tont an Treid,
Ha kreñvoc'h c'hoaz, ur Vouez : —
« Nep gwasked dit, na roez gwasked din. »

Ne glaskis mui an dra a rae din kantren
E dremmoù paotr pe blac'h ;
Met c'hoaz, daoulagad ar vugale vihan
A respont hag a respont, moarvat ;
Int a zo din, ac'hoel, 'zo din hep mar !
Ha dres pa lintre o daoulagad yaouank,
Koant gant eilgerioù o stivellañ,
O aelez-vat o sache dre o blev.

« Neuze, deut-hu, bugale all ar Bed, — ingalit
Ganin (emezon) ho keneilded tener,
Din d'ho saludiñ gweuz-ouz-gweuz,
D'ho fardañ gant allazigoù,
'N ur c'hoari
Gant plezoù hedro an Itron, hor Mamm,
O festal ganti
E-barz he falez e vogerioù gwent,
Dindan he stel liv-glas ; — oc'h evañ,
Hervez ho kustum dinamm,
Eus don ur c'halir
Skedus gant daeroù tarz-an-deiz ».



Hag evel-se 'voe graet :
Kenvreur e voen en o c'henvreuriez c'hwek : —
Dibrennañ 'ris dorojoù kuz ar Bed.
Anaout a ris an holl arouezioù prim
War dremm an oabl froudennus :
Anaout a ris penaos e sav ar c'hoabr
Spoumek gant rufl ar mor dirollet ;
An traoù a ziwan hag a varv
A-savis hag a weñvis ganto : stummañ
A rejont temz va spered, leñvus pe doueel, —
Ha me seder pe hiraezus
Ganto ; enkrezet gant ar pardaez,
E gantolioù lufr pa enaou
War santelezioù marv an deiz ;
Pe c'hoarzus e daoulagad drant ar beure ;
O tridal hag o niñval e pep amzer,
An neñv ha me o leñvañ, c'hwerv
E zaeroù c'hwek e-tal va daeroù marvel,
Ouz lammoù ruz e galon d'ar serr-noz,
Lammat a reas va c'halon-me,
Va gwrez o veskañ gant e wrez. [enkrez denel.
Hogen an traoù-se c'hoaz ne frealzent tamm va
Kaer oa d'am daeroù glebiañ divoc'h staenet
An Neñvoù, siouaz ! n'ouzomp ket
Petra 'lavaromp, int ha me. Komz a ran ;
O zrouz n'eo nemet fiñv, o lavar a zo mut.
Natur, va lezvamm gaez, ne dorro ket va sec'hor :
Dezi, ma kar va c'haout,
Lezel he skerb a oabl da gouezañ,
Ha diskouez din he divronn a denerded.
Morse n'en deus he laez
Divalbet va muzelloù krin.

Ha tostoc'h-tostañ 'teu an hemolc'h,
Distrafuilh ouz va heul,
Difonn ha mibin, hegus ha meurdezus,
Ha dreist d'an Treid-se trouzus,
Mibinoc'h 'teu ur Vouez :
« Nep dudi dit, na roez dudi din ».

En noaz e c'hedañ fustad Da garantez,
Va harnez tamm dre damm ac'h eus diframmet,
Ha va diskaret war va glin,
Dizifenn-mik.
Kousket a raen, a gredan, ha dihunet
O sellout goustad, setu me dibourc'het.
E berrboellegez valc'h va c'hreñvder yaouank,
Hejet em eus an eurioù kolonennek,
Ha sachet war va c'hein va buhez : saotret-holl,
Emaon em sav e-kreiz an uloc'h berniet
Gant ar bloavezioù, — ha dindan ar bern,
Setu ur c'horf mac'hagnet : va yaouankiz varv.
Frailhet eo bet va deizioù, aet e moged,
C'hwezet ha tarzet 'vel un heolstrink war ur slêr.
Ha setu diank d'an huñvreer
An huñvre, hag al lourenn d'ar lourenner.

Zoken ar faltazioù stag, o bleunioù punet
En-dro d'an douar, ouz va arzorn lusket
E-giz ur bravig, plegañ 'reont ; o c'herdin
Re vresk d'an douar-se, a reuzioù karget.
Ha bez' e vefe Da garantez neuze
Ur blantenn, peurzivarvel, ha padal
Hep gouzañv bleuñv ebet nemet he bleuñv ?
Ha ret eo dit,



Skeudennour diharz,
Krazañ ar goadenn kent skeudenniñ ?
Va freskter a zo aet da hesk, 'vel glav er poultr ;
Ha bremañ eo va c'halon 'vel ur slivell freuzet,
Daeroù o chagañ en he strad.
Takenn-ha-takenn stlabezet
Eus ar menozioù leiz a zaskren e barradur
Klemmus va spered.
'Vel-se emañ : petra a vo ?
C'hwerv-pul ar c'hreiz, pe vlaz 'vo gant ar bluskenn ?
Damveizañ 'ran dre latar an Amzerioù.
A wech da wech, aval, e tarz un drompilh
Ahont, eus kastell kuz ar Beurbadelez :
Digeriñ 'ra al latar, hag adarre [tadik.
En-dro d'an tourioù damspurmantet, serriñ 'ra gous-

Hogen ar Galver, Hennez am boa gwelet,
E sae limestra skedus war E dro,
Ha siprezkurunennet ;
E anv a ouzon ; yez e drompilh 'anavezan.
Hor buhez pe hor c'halon pa gemerez
Da drevad dit, ha bez' e rank Da bark
Drusaat gant teil ar maro brein ?

Hag er redadenn hir atav,
Tostoc'h ha tostoc'h 'teu an trouz ;
En-dro din 'vel ur mor e tarz ar Vouez :
« Ken freuzet-se da dir,
Bruzunet darn dre zarn ?
Sed, tec'hout 'ra pep tra, pa dec'hez Diouzin !
A zen truezus, iskis, dister,
Tuet ec'h eus karantez ! Me hepken

'Oar ober kalz gant mann.
Karantez-den a c'houlenn dellid-den,
Penaos ec'h eus dellezet, te,
Eus libistr gludek an denelez al loudourañ moudenn ?
Siouaz, ne ouzout ket
Na dizellezek out a vezañ karet !
Ha piv a gavi-te d'az karout, te, disleber,
Nemedon, Me, nemedon, Me hepken ?
Kement a lamis diouzit p'em eus lamet,
Da ober gaou dit ne oa ket.
Hogen evit m'hen klaskjen 'tre Va divrec'h.
Kement a gredez a zo kollet.
Bugel ma'z out, a viran dit er gêr.
Sav, krog em Dorn, ha deus ».

Ehanañ 'ra an Treid em c'hichen :
Neuze, ne oa va zeñvalijenn
'Met skeud E zorn, astennet din ez flour ?
« A, diot, dall ha gwan m'out bet,
Me eo an Hini ac'h eus klasket,
Argas a rez karantez p'Am argasez. »



# KANENN ALTABISKAR

Kanenn euskarek
lakaet e brezoneg
gant Maopreden

*Notenn. — Ar varzoneg euskarek-mañ a zo bet awenet gant darvoud hollvrudet marv Rolant e traonienn Ibañeta. Tabutoù diziwez a zo savet diwar he fenn etre ar ouizieion, darn o lavarout e tenne da amzer an darvoudoù, darn o tougen e oa kalz yaouankoc'h. Gwirheñvel eo emañ ar gwir gant ar re ziwezañ-mañ, ha n'eo ket kalz kosoc'h ar ganenn eget kreiz an XVII-vet kantved.*

*Altabiskar eo anv ar menez hag a zo a-us da ode Ibañeta.*

Skiltret he deus ur youc'hadeg
Eus kreiz menezioù an Euskared,
Hag an etxecho-jaun (1), sonn dirak e zor,
En deus digoret e ziskouarn ha lavaret : « Piv 'zo aze ? petra 'venner ouzin ? »
Hag ar c'hi, a oa kousket e-harz treid e vestr,
A zo aet en e sav hag en deus leuniet trowardroioù Altabiskar gant e harzadennoù.

(1) Mestr an ti.

En ode Ibañeta, un trouz a dregern.
Tostaat a ra, o stekiñ da zehou, da gleiz ar rec'hell ;
Bouderez teñval ur armead o tont.
Hor re-ni o deus respontet dezañ eus kern ar meneziou ;
Laosket o deus arouez-c'halv o c'horn-boud,
Hag an etxeko-jaun a lemm e viroù.

Dont a reont ! Dont a reont ! Pebez garz a c'hoafioù !
Nag a vannieloù a bep liv a stlak en o zouez !
Skedusat luc'hed a strink eus o armoù !
Pet int-i ? Paotred, kontit mat anezo.
Unan, daou, tri, pevar, pemp, c'hwec'h, seiz, eiz, nav, dek, unnek, daouzek,
Trizek, pevarzek, pemzek, c'hwezek, seitek, triwec'h, naontek, ugent.
Ugent, hag, a-vordilh, re all c'hoaz.
Koll amzer a rafed o klask o niveriñ.
Unanomp hor brec'hioù gwevn ha nerzus, diframmomp ar rec'hell-mañ,
O stlapomp eus kern ar menez d'an traoñ
Betek war o fennoù ;
Flastromp anezo, skoomp ar marv ganto.

Petra 'felle dezo, en hor meneziou, an Hanternoziz-se ?
Perak int deut da lakaat strafuilh en hor peoc'h ?
Pa grouas an Aotrou ar meneziou-se, bez' e vennas n'o zreuzfe ket an dud.
Met ar rec'hell, o troenniñ, a gouez, a flastr ar soudarded.



Ar gwad a red, ar c'hig, drailhet, a zarlamm.
O ! nag a eskern torret ! Pebez mor a wad !

Tec'hit ! Tec'hit ! C'hwi hag a chom ganeoc'h nerz a-walc'h hag ur marc'h.
Tec'h, roue Karloman, gant da bluennoù du ha da gabell ruz ;
Da niz muiañ-karet, Rolant nerzus, emañ-eñ astennet marv ahont.
E gadarnded n'he deus talvezet mann dezañ.
Ha bremañ, Euskariz, lezomp ar rec'hell-se,
Diskennomp buan da gas hor biroù d'ar re a dec'h.

Tec'hel a reont, tec'hel a reont ! Pelec'h emañ 'ta garz ar goafioù ?
Pelec'h emañ ar bannieloù a bep liv o stlakañ en o zouez ?
Ne strink mui al luc'hed eus o armoù saotret a wad.
Pet int-i ? Paotred, kontit mat anezo.
Ugent, naontek, triwec'h, seitek, c'hwezek, pemzek, pevarzek, trizek,
Daouzek, unnek, dek, nav, eiz, seiz, c'hwec'h, pemp, pevar, tri, daou, unan.
Unan ! n'en em ziskouez ket unan ouzpenn.
Echu eo. Etxeko-jaun, d'ar gêr e c'hellit distreiñ gant ho ki,
Pokat d'ho kwreg ha d'ho pugale.
Purañ ho piroù, o dastum gant ho korn-boud, ha goude o astenn da gousket warno.
En noz, an erered a zeuio da zebriñ ar c'hig flastret-se, Hag an holl eskern-se a wennay er beurbadelez.

*Levrioù Roparz Hemon*

E ti " Skridoù Breizh " — Brest

GRAMMAIRE BRETONNE

■

DICTIONNAIRE DE POCHE
FRANÇAIS BRETON

■

LES MOTS
DU BRETON USUEL
CLASSÉS D'APRÈS LE SENS

*Evit ar Skolioù*

**ME A LENNO**

**gant Yann Sohier**

**skeudennoù gant Creston**

*(Moulerezh-Kreiz Roazon)*

**ME A ZESK BREZONEG**

**gant Fr. Ugen ha V. Sette**

*(e gwerz e Skol Santez-Barba, Rosgo)*

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 50 lur ar bloaz

Kas an arc'hant da :

L. Nemo, 110, Bd. de Metz, Rennes

(C. C. 121-10 Rennes)

Priz an niverenn : 10 lur

Aotre-embann niv. 408

Autorisation de paraître n° 408